GWALARN 97
KANNADIG GWALARN KERZU 1936

# TROIOU KAMM
# ALANIG AL LOUARN




LEVRENN II

Pep gwir miret striz

# TROIOU-KAMM
# ALANIG AL LOUARN

GANT J. RIOU
GOLO
GANT P. PERON

II

## TAOLENN



# TROIOU-KAMM
# ALANIG AL LOUARN

## PENNAD VII

Bleuniet e oa bet ar palez ar c'haera ma c'helle beza. Eus pep korn ar vro, eus Montroulez, eus Brest hag eus Kemperle, e teredas an dudjentil d'ar goueliou lidet e Kemper en enor d'an arz ha d'ar bleiz. Kannaded a yeas da bedi an noblañsou a oa o chom en o c'hestell e-kreiz an douarou pe e-tal ar mor. Kerkent ha ma voent pedet, an dud a en em lakaas en hent : mont a rejont war-du Kemper daou-ha-daou, ha mall a oa ganto degouezout.

Alanig, heñ, a chomas er gêr. Ne blije ket d'ezañ nemeur mont da renta kont d'ar roue eus e dorfed nevez, ha soñjal a rae e vije bet lakaet marteze er stad vantrus m'en doa lakaet heñ e-unan ar paour kaez Lammig, bet touellet ha lazet en eun doare ken difeson. Nann, an taol-mañ, ar roue n'en dije ket bet truez. Furoc'h eta e oa chom da glevout an avel o c'houitellat war beg an duchenn pe er c'heun, endro d'ar Youdig, eget mont da selaou er palez ar vombard hag ar biniou.

E palez ar roue e oa gouel kaer, ha biskoaz n'en deus gwelet Kemper goueliou ken brao all abaoe.

Goueliou rouanezed bro Gerne, a vez eno bep bloaz, n'int netra e-keñver ar goueliou bras a voe gwelet en deiz-se e palez ar roue, en enor da Job ha da Lom. An holl loened o doa gwisket o c'haera dilhad seiz, gwriet gant neud arc'hant ha neud aour, ha goloet a berlez talvoudus. Meur a hini en doa lakaet war e gein e holl zanvez betek an diweza diner. An dimezelled o doa trouc'het o bleo ha gwisket botou satin gwenn gant seuliou uhel. Ne ouient mui penaos en em lakaat na peseurt geizou ober gant ar joa o doa.

Sonerien vrudet Kêr-Ahez a c'houezas en o biniou hag a zistagas an dibab eus o soniou. Lip-e-Bao ar c'haz a zigoras an dañs gant Gwennig an erminig. Lom a azezas war eur skaoñ evit sellout ouz ar gorollerien. Rei a rae tro d'e gorf gant ar c'hoant mont d'ober eun abadenn, met furoc'h e oa d'ezañ chom azezet, rak gant an dud o trei hag o tistrei, e vije bet kignet e gein e-lec'h ma oa bet diskroc'henet evit ober eur sac'h ler da Alanig. Job a zañse gwasoc'h eget eun diaoul, hag a lipe ar gavotenn hag ar jabadao bravoc'h eget paotred Bañleg.

Goude ar c'horoll e voe kan ha gourenou.

Frimist ar gaerell a ganas war eun ton anavezet eur werz trist-meurbet savet ganti, a-hed an hent, en eur zont da Gemper.

Setu amañ ar werz kaer-se, bet kavet, n'eus ket gwall bell, e Kemper-Kaourintin e-touez paperou koz:

### MARO LAMMIG AR C'HAD

Tostait, koz ha yaouank, tostait holl da glevet,
Da glevet eur werz trist a zo nevez savet.



Digorit, me ho ped, paotred, ho tiouskouarn,
Ma klevot torfed bras Alanig al louarn.

Va dourn 'gren o skriva an torfed milliget,
Va mouez 'gren o kana ar werz am eus savet.

Anken 'zo em c'halon, anken ha glac'har bras,
Pa soñjan en torfed 'zo c'hoarvezet, siouaz !

'Zo c'hoarvezet du-se, bremañ 'z eus daou zevez,
E-barz Kastell al Laer, e-tal ar Yeun-Elez.

Alan en doa pedet Lammig, e vignon kaez,
Da vont da frikota d'e di, eur mintinvez.

« Lammig », emezañ, flour, « deuit ganin, va mignon :
Mar doun eus gouenn al lern, n'oun ket louarn [gwirion ;

Me 'zo louarn dizroug, konvertiset kristen,
Touet 'm eus mont da Roum 'vit ober pinijenn.

Warc'hoaz e vin en hent war-du an Itali,
Deuit da drinka ganin, va mignon, e va zi. »

Ar c'had, loenig dizroug, a gredas anezañ.
« Gant plijadur ez an d'ho kastell », emezañ.

Kerkent 'ma voe serret warno an holl zoriou,
Ma c'hoarzas Alanig, dizolo e skilfou.

'C'hoarzas leun a grizder hag a droas e gaoz.
« Plijadur 'vo en ti », eme ar mignon faos.

« Laouen e vo va gwreg, laouen va bugale,
Rak c'houi 'zo bet maget e palez ar roue ;

C'houi a zo bet maget er palez, e Kemper,
Hag ho kig, Lammig koant, a dle beza tener ;

C'houi a zo bet maget gant ar gwella melchen :
Ho kroc'hen a zo flour evel eur voulouzenn ».

« Petra 'c'hoarvez ganeoc'h ? » eme Lammig spontet,
« Ne gomprenan ket mat ar pez am eus klevet ».

« N'hoc'h eus ket komprenet ar pez a lavaran ?
Me hen displego d'eoc'h ? » a lavaras Alan.

« 'Baoe eun abadenn n'em eus ket da zebri
Nemet poñsined treut ha yer war o c'hozni.

Gedon ha konikled, maget gant treujou lann,
Ha c'houero o c'hig gouez da staon figus Alan.

Ho kig a dle beza eun dudi da dañva ;
Lammig, setu m'eo deut an devez diweza ;

An devez diweza d'ho kwelout em c'hastell,
Rak sonet eo, siouaz, an eur d'eoc'h da vervel ! »

Ne oa ket peurechu gantañ e zrouk komzou,
Ma lammas war Lammig, ha, gant e grabanou,

E stardas penn ha goug, evel en eun durkez,
Hag e roas al loen maro trumm d'ar paour kaez.

Alanig a c'halvas gwreg ha bugaligou :
« Debrit, bugaligou, e-leiz ho kofouigou.

Biskoaz n'hoc'h eus debret koulz kig en ho puhez ;
Baron pe dug e oa ar c'had-mañ er palez. ».

Setu penaos en doa al louarn difeson
Lavaret kenavo da Lammig e vignon.

Ne lammo mui Lammig e gwaremmou Kerne,
Ha kañv bras 'zo hizio e palez ar roue,



Gouelit, koz ha yaouank, skuilhit daerou c'houero
War bez Lammig, lazet en eun doare garo ;

Lazet, siouaz d'ezañ, gant e vrasa mignon,
Mignon faos, ha treitour, ha du-pod e galon.

Dibabit mignoned gant evez, me ho ped,
Ha kemerit kentel er werz am eus savet.

« Brao ! brao ! Frimist, » a hopas al loened. « Deut brao eo ganeoc'h ar werz war maro Lammig. Gouzout a rit lakaat ar geriou da zegouezout ».

Ha strakadennou daouarn ha youc'hadennou a dregernas er sal e-pad eur munud hanter. E gwirionez, eur werz kaer he doa savet ar gaerell, ha talvezout a rae youc'hadennou ha strakadennou daouarn. Lagad-Flour an heizez ha Chiboudig ar c'hi bihan a oa an dour en o daoulagad. Ar marc'h Bichar a c'hrizinkas hag ar c'hole Izidor a reas eur « meueu » hir ha truezus, gant ar glac'har o doa.

Pa welas kemend-all. Skouarneg an azen a soñjas : me a zo barz ivez ha me a savo eur werz kalz kaeroc'h eget hini an tammig Frimist-se. Ar strakadennou daouarn o doa hilliget e galon ha lakaet an avi da ziwana ennañ. Sevel a reas.

« Me am eus savet eur werz ivez », emezañ :

« A-raok mont da Rom,
Alanig en doa graet da Lom...
— Ic'hañ ! ic'hañ ! ic'hañ ! —
Droug kenañ ».

Hag e krogas da zisplega e bennad :
Ne c'hellas ket an azen lavarout hiroc'h. An holl

a oa dirollet da c'hoarzin. Chiboudig ar c'hi bihan a lavaras kreñv :

« O la la ! na pegen divalo eo an dra ! »

Ar marc'h Bichar a yeas da gavout Skouarneg, a sachas dre a-dreñv war e chupenn, hag a lavaras d'ezañ :

« Serrit ho kenou, na pa vefe nemet gant ar vez ! Emaoc'h aze oc'h ober an azen dirazomp ! »

« Oc'h ober an azen ? ... an azen ? » a lavaras Skouarneg, feuket-bras ; « daoust hag eun azen ne dalvez ket eul loen all ? »

« Oc'h ober an istrogell ma kavit gwelloc'h », a lavaras Bichar.

An azen a zeuas war e giz, mezus. Chiboudig a dennas e deod er-maez eus e c'henou :

« Genaouek », emezañ d'an azen.

Goude ar gourenou, an dudjentil en em lakaas ouz taol. Da eva ha da zebri e oa, kement ha ma kared. E-kreiz ar sal e voe lakaet eur c'helorniad sistr hag eur varazad chufere eus an hini gwella diwar mel gouez, sukr rouzet ha rezin poaz. Hini ebet ne reas fae warnañ, rak, a-raok ma voe echu ar pred, Lom a grogas da gana, met da gana fall-du, gant eur vouez raouliet, gwerz ar « Sarjant Major ».

Chom a reas berr gant e ganaouenn. Besteod e oa deut da veza, ha ne rae nemet drailha ar geriou. Gwir eo, meur a lipadenn re a oa tremenet dre doull e c'houzoug.

Al loened all a oa savet hag aet kuit, ha Lom a chomas ouz taol da c'hrozmolat ha da zrailha kan ha diskan an eil goude egile, hep gouzout dare d'ezañ edo e-unan e-barz ar sal.

Ar gouel a oa en enor d'ezañ, na petra 'ta !



Eur sizun a oa tremenet goude ar gouel, hag ar roue en em lakae ouz taol gant an duged hag ar varoned ; ar rouanez a oa en tu dehou d'ezañ.

Edont da vat o tebri, pa zigoras dor ar sal, hag eur mevel a zeuas, hep beza galvet, da lavarout d'ar roue :

« Mestr, Lostigloan a zo degouezet er palez, hag eun dra bennak en deus da lavarout d'eoc'h, dioustu. »

« Mat », eme Nobl, « lavar d'ezañ dont d'am c'havout, ha. ma plij d'ezañ, e torro e naon ganimp ».

Lostigloan ar c'honikl a zeuas eta er sal.

« O roue hag aotrounez », emezañ, « me ho ped da gaout truez ouzin ha da veñji ac'hanoun. Darbet eo bet d'in beza lazet gant Alanig al louarn. Dec'h vintin, war-dro c'houec'h eur, e oan o tremen e-biou d'e gastell, ha kredi a rae d'in n'em boa ket aon da gaout. Alanig a oa azezet war eur gador, e toull an nor, gwisket gantañ dilhad beaji. Mont a raen buan gant va hent, rak mall am boa da zont d'ho palez. Sevel a reas, kerkent ha ma welas ac'hanoun, hag e hopas d'in :

« Oc'ho ! Lostigloan, bras eo an tamm ganeoc'h hizio pa ne saludit ken ho mignon Alanig ».

« Salud d'eoc'h », emeve, « n'em boa ket taolet evez, gant ar pres a zo warnoun. Dont a reas tre d'am c'havout, astenn a reas e zourn, ha me dinec'h a astennas va hini evit e starda ; padal al loen a daolas war va choug e grabanou milliget. A ! an treitour ! doun eo bet e ivinou em c'hil, rak ivinou lemm en deus, ivinou hir ha kalet ! Pilat a reas ac'hanoun war an hent. Kredi a rae d'in e oa graet va stal d'in. En em zifenn a ris ar gwella ma c'hellis, hag, en eur zifreta, e teuis a-

benn da sacha va c'hroc'hen a dre e grabanou. Ne zeuas ket war va lerc'h, rak n'eo ket evidoun da redek, ha me, ma oa bet kignet va gar o stourm outañ, ne raen ket ar c'hamm evit kennebeut a dra. Met, ar gwasa tra, unan eus va diouskouarn a zo chomet gantañ, distaget ma 'z eo bet a daoliou dent. Gwelit va fenn, n'eo nemet gwad holl. A ! krena a ran, pa soñjan ! ... N'ouzon ket penaos oun beo c'hoaz en eur-mañ. Mar doun-me bet avat dieubet gant eun ael mat, soñjit, roue galloudek, soñjit e tremeno c'hoaz hizio ha warc'hoaz, ha bemdez ha bemnoz, meur a gonikl ha meur a goniklez ha meur a loen all e-biou da Gastell-al-Laer, hep gouzout e vezo an amprevan o tiwall en e brenestr, ha prest da zont war lez an hent, da lavarout d'ezo, evel d'in-me : Salud d'eoc'h, va mignon, hag a-nevez ? pe : Penaos emañ ar bed ganeoc'h ? evit lammat warno pa ne vezint ket war evez. Hent Kastell-al-Laer a vezo bremañ hent al laz, ma ne lakait ket urz, ha ma vez lezet Alanig da veva diwar goust hor buhez, ha zizenti atao ouz ho kourc'hemennou, ha da ober goap ouzoc'h, gwasoc'h eget biskoaz ».

A-boan m'en doa ar c'honikl displeget e glemmou ma nijas er sal, dre ar prenestr, Duard ar vran.

« Koaaak ! koaaak ! kelou trist ! kelou trist ! » emezi. « N'oun ket evit komz gant ar spont hag ar glac'har ! Koaak ! krena a ran, ha va c'halon a zo o vont da vankout. Hizio, ar beure-mañ, eun eur 'zo, eun dra spontus, mantrus, a zo degouezet. Me 'oa o c'hoari gant va c'hoar en eur parkad ed nevez hadet, hag edomp o klask gouzout pehini ac'hanomp he dije debret ar muia a c'hreun en nebeuta amzer. Peurleuniet e oa hor c'hof, ha va c'hoar gaez he doa gou-



nezet ar bariadenn. A ! gwelloc'h e vije bet d'ezi koll kant ha kant mil pariadenn e-lec'h koll he buhez. Klevit ! Aet e oamp, en eur c'hoari, betek penn pella ar park.

« Sell ! » eme va c'hoar d'in, « piou a zo aze gourvezet e kostez ar c'hleuz ! »

« Gwelomp », emeve.

Alanig al louarn eo an hini a oa gourvezet e kostez ar c'hleuz. Gourvezet e oa en e hed, ha ne fiñve ket eur vlevenn war e gein. Digor e oa e c'henou, e deod a oa deuet er-maez, ha gwad a oa ouz e vuzellou.

« Marteze eo maro », a lavaren.

« O ! maro eo sur », eme va c'hoar. « Paour kaez Alanig ! Lazet eo bet moarvat gant unan eus e enebourien goz, ha lazet eeun-hag-eeun p'en doa touet beva eur vuhez reiz ha skouer evel an holl gristenien all ! »

Tostaat a rejomp outañ. Skei a raen war e gof, heja a raen e gorf, hag e ouelen hag e lavaren :

« Alanig, Alanig, ha maro oc'h ? »

Va c'hoar a dostaas ouz genou al loen evit gouzout hag heñ a denne c'hoaz e alan.

Allas ! allas ! allas ! Alan a reas eul lamm, ha gant eun taol dant e trouc'has he fenn d'am c'hoar. Me a nijas kuit gant ar spont. Panevet se n'eo ket eur penn hepken eo a vije aet gantañ. Rak lammat a reas ivez warnoun, hag e ivinou a dremenas dre e-biou d'am askell gleiz. Eur bluenn pe ziou am eus lezet war an dachenn. A ! karet em bije chom etre e grabanou ha beza lazet ivez, rak eun dra re spontus am eus gwelet. Nijet e oan war skourr eur wezenn ha n'em boa ket an nerz da nijal pelloc'h. Ha dindanoun, er park dirazoun, al loen milliget, disvouedet, emi-

chañs, a ziframmas korf va c'hoar hag a zebras anezañ, a zebras anezañ nemet ar plu hag ar beg. N'eus ket chomet an distera askournig en e zilerc'h. O roue, truez ouz va glac'har bras ! Evit diskouez d'eoc'h ne lavaran ket gevier, gwelit ! »

Ha Duard a zispakas eun dournad plu a-zindan eun askell.

« Setu », emezi, « plu va c'hoar ! A ! roue, en eur zont amañ em eus klevet meur a dra, ha muioc'h am bije klevet ma vijen chomet da selaou. Ma ra droug al louarn, c'houi eo an hini a vez tamallet. Rak, goude an torfedou niverus en deus graet, atao oc'h bet madelezus en e geñver, atao hoc'h eus pardonet d'ezañ. Kalz a lavar : Nobl n'eo ket eur roue an hini eo, pa ne oar ket an tu da lakaat urz en e rouantelez na da zont a-benn eus eul louarn zoken ».

Pa glevas kement-se, Nobl a yeas droug bras ennañ. Lavarout a reas :

« An taol-mañ, m'hen tou, en devo keuz Alanig ar pirc'hirin faos. N'eo ket war hent Roum ez aio bremañ, nemet war hent ar groug. Fiziañs am boa ennañ, re a fiziañs. Kalz re vat oun bet. A ! ar gaouier ! Panevet ar rouanez e vije bet krouget. »

« O, n'eo ket me ... » a lavaras ar rouanez.

« P'eoc'h d'in ! » eme Nobl, « c'houi an hini a zo kaoz, ha panevedoc'h n'em bije biken kredet ar gevier bras en deus displantet d'in eur seurt louarn gros. Evit ober plijadur d'eoc'h ... A ! a ! keuz bras am eus. Met ouspenn unan a zo savet keuz d'ezañ da veza chomet da selaou aliou ar merc'hed. Ouspenn unan en deus bet keuz, hag ouspenn unan en devo c'hoaz. Me avat, n'em bo ket keuz ken. Ma vez keuz en eul lec'h bennak, e Kastell-al-Laer e vezo e-



leiz a-barz pell. Baroned ha duged, en em glevomp eta, hep koll amzer, ha gwelomp ar petra a zo d'ober ».

Ar rouanez a voe an hini a gomzas :

« Va roue ha va aotrou », emezi, « arabat kounnari na toui ken alies. Komzou eun den imoret pe gounnaret n'o deus ket kalz a bouez. Eur skouer fall eo komz re uhel dirak ar sujidi. Eur roue a dle atao beza ingal e gomzou hag e vouez. Selaouit ho kwreg. Marteze e kavot en he c'homzou muioc'h a furnez eget en aliou ho kuzulierien ».

Nobl a selaoue. Lom ha Job a oa du o daoulagad ha roufennet o zal. Ar rouanez a lavare :

« Alanig, mar deo kablus, n'eo ket marteze ken kablus ha ma kred d'imp, ha meur a hini eus ar re a zo o tamall anezañ bremañ a brennfe e c'henou dirazañ. Fur eo selaou, a-raok barn, an tamaller hag an hini tamallet, pe douget e vefe alies barnedigeziou faos. Meur a hini marteze a damall da Alanig torfedou graet gantañ e-unan ».

Ar vran a hejas he diouaskell, kement a zroug a oa enni. Arabat oa d'ezi, avat, lavarout ger keit ha ma vije bet ar rouanez o prezeg.

Gwreg ar roue a gendalc'has :

« Evit ho prasa mad hag evit eürusted ho rouantelez em eus komzet bremaik, ha va aliou a oa eus ar re fura. Meur a wech hoc'h eus heuliet aliou Alanig al louarn, ha n'eus ket bet keuz da gaout. Er brezel hag er peoc'h eo bet ho mignon priziusa, ha pa oamp nec'het ha nec'het holl zuged ar palez, e veze galvet Alanig, hag Alanig a zeue dioustu, a roe aliou ken fur ma chomemp souezet holl, a ziskoulme ar wall gudenn, hag a gerze en-dro d'ar gêr hep goulenn

zoken eun diner evit e labour. N'eo ket gwir marteze ? »

Nobl a stouas e benn evit rei da c'houzout e oa gwir.

« Allas ! » eme ar rouanez, « an dud fur o deus bet atao kalz enebourien. Ne blij ket d'imp e vefe komzet dirazomp eus furnez unan bennak, rak furnez an nesa a zo evel eur melezour. Ennañ e welomp sklaer ha fraez, ha dre ar munud, hon holl sotoniou. Petra a ra neuze an dud ? Klask terri ar melezour treitour. Setu e lavaront : « O ! hennez n'eo ket ken fin ha ma kred d'an dud, pell ac'hano ! » Hag e kred d'ezo o deus an holl skiant vat o deus nac'het d'ar re all. Alanig al louarn en deus kalz enebourien. Aze emañ ar wirionez hag an dalc'h. Desket eo, ha desket-bras, ha kalz eus ar re a zispenn anezañ n'int ket bet morse er skol. Penaos e c'hellfent beza mignoned ? »

Lom a ruzias gant ar vez, rak ne oa ket evit gouzout ar c'hemm a oa etre an « A » hag an « O », ha Dipadapa ar gwiñver ha noter bras ar palez a selle outañ gant eur mousc'hoarz goapaus. Job ivez a stouas e benn pa glevas komz eus deskadurez, rak, ma oa bet kaset gant e vamm d'ar skol e-pad bloaveziou, anat e oa d'an holl n'en doa ket gallet morse mont hiroc'h eget an daolenn genta. Gouzout a rae e veze lennet gant an daoulagad ha skrivet gant an dourn, ha netra ken. Evit d'ezañ beza chomet dek vloaz er skol, ne zeuas morse Job da c'houzout peseurt penn e vez kroget en eul levr ».

Nobl ar roue a welas e oant gwall nec'het hag a droas ar gaoz. Lavarout a reas d'ar rouanez :

« Rei meuleudi d'al louarn a zo uza teod ».

« Ya, ya ! » eme Job ha Lom.

Skilfeg an tigr a savas :



« Roue », emezañ, « selaouit eun ali all, eun ali mat, ha marteze, an ali fura. Kasit eur c'hannad da Gastell-al-Laer evit gwelout hag-heñ eo gwir ar pez o deus lavaret Lostigloan ha Duard, ha roit urz da Alanig, mar demañ c'hoaz er gêr e-lec'h beza war hent an Itali, da zont dioustu d'ho palez da damall e gaou e holl enebourien, pe da veza krouget war an taol mar deo heñ ar gaouier hag ar muntrer ».

« Brao, Skilfeg ! » a lavaras Job, « ho lagad a zo lemm ha lemmoc'h c'hoaz ho spered. Ya, ar pep gwella eo lavarout d'al louarn-se dont amañ. Ni a welo goude se ar pez a zo d'ober ».

Lom a soñje :

« Ma teu an amprevan amañ eur wech c'hoaz, eo graet e stal d'ezañ ken buan ha lavarout : evel-se beza graet ».

Hag al loen gros ne oa ket evit mirout da c'hoarzin.

Job a lavaras d'e dro :

« Karout a rafe d'in e vefe lavaret da Alanig dont amañ dirak lez hor roue. Ne damallin ket anezañ, e doare ebet : gouzout a rit holl, koulz ha me, en deus lavaret gaou d'ar roue ha graet goap outañ. Touet en deus e oa eun teñzor burzudus en eur waremm bennak er Yeun-Elez, tost d'ar Youdig, ha n'eus eno teñzor ebet ! Touet en deus dirazomp holl en divije hiviziken bevet eur vuhez skouer ha kristen hag e vije aet d'an Itali d'ober eur birc'hirinadenn hir evit ober pinijenn ! Hag eo chomet braoik-tre en e gastell, hag e vev, nann diwar an aluzen, met diwar goust buhez ar c'honikled, ar yer hag an holl loenedigou kaez, re gredus e ger an amprevan ! Lostigloan eo ruz-gwad e benn. Sellit outañ ! Gwelit : n'en deus mui nemet eur skouarn ! Ar skouarn all a zo bet, pell 'zo, fritet ha

debret ! Duard ar vran he deus kollet he c'hoar, bet dibennet gant eun taol-dant : agn ! Hag abaoe dec'h vintin, pet loenig kaez n'en deus ket lazet ? Marteze d'ar mare-mañ ez eus eur c'honikl paour o tec'hout dirazañ, pe o yudal etre e grabanou, pe, gwasoc'h, war an daol zoken, ha dare da veza debret ! Aes a-walc'h eo d'imp gouzout n'emañ ket Alanig e goustiañs e peoc'h. Kannaded ar roue a zo bet o redek ar vro da bedi an holl da zont d'ar gouel, hag eus pep korn an dud a zo deredet d'ar palez. Al louarn, avat, a zo chomet e-kichen tosenn Sant Mikael d'ober maro bihan war lez an hentou evit tizout al loened dizrouk ha rei d'ezo ar maro bras ».

« Gwir, gwir ! » a lavaras an holl.

Ar roue a lavaras ivez :

« Ya, ya, gwir eo ha re wir. Istor al louarn ne vezo ket hiroc'h. Deomp d'ezi, peogwir emaomp ganti. Chom da gonta diwar-benn Alanig a zo uza teod, evel m'em eus lavaret bremaik. Bezit prest da zont ganin, a-benn c'houec'h devez amañ, da Gastell-al-Laer. Degasit ganeoc'h hoc'h armou : filc'hier, bouc'hili, strepou, ferc'hier, morzoliou, sabrinier, fuzuilhou, kreier, paliou, ha kement benveg lemm ha kalet a zo en ho ti evit skei, trouc'ha, flastra, drailha ha toullgofa. Krr ! ... Skuiz a-walc'h oun aet o selaou hirvoudou war-lerc'h klemmou. Bouzaret oun gant yud va sujidi c'hlac'haret. Alanig en deus eur genou hag a c'houez tomm ha yen bep eun eil ».

« Da ziwall outañ ! » a lavaras Lom.

« D'ezañ da ziwall ! » eme ar roue. « A-benn c'houec'h devez, e tegouezin gant va arme dirak tosenn Sant-Mikael, ha Kastell-al-Laer a vezo dismantret betek an diazezou. Alanig, e wreg hag e vugale, a



vezo degaset da Gemper. Eur groug a vezo savet war blasenn Sant Kaourintin, ha krouget e vezint. A, a ! piou ar mestr er vro ? »

An duged hag ar varoned a youc'has a-bouez penn :

« You, you ! Bevet ar roue Nobl ! Youc'houc'hou... »

Ar roue hag e vrezelourien a grede d'ezo e vijent deut a-benn, brao-tre, da lakaat o c'hrabanou war Alanig al louarn. Ya, kredi a rae d'ezo. Er palez, avat, Flaer ar broc'h, eontr Alanig, en doa klevet kement tra. Kuitaat a reas ar palez hep gouzout dare da zen, ha dao ! da gavout e niz !

Ar broc'h a gerze war-du Kastell-al-Laer, gwall c'hlac'haret e galon. Soñjal a rae :

« Allas, allas ! petra e teuio bremañ va eontr da veza ? Eul louarn ken mat, eun tad a familh ken karantezus ! Ne gar nemet eun dra : maga e vugale e peoc'h. Hag atao e vez Job, Lom, Lip-e-Bao ha mil loen all o klask ober droug d'ezañ ! N'eus justiz ebet er bed ! »

Soñjet en doa kement-se ha dek gwech kemend-all, rak hir eo an hent eus Kemper da Venez-Mikael, pa zegouezas dirak Kastell-al-Laer. Alanig a oa azezet e-kreiz eur waremm.

« Penaos emañ ar bed ganeoc'h, Alanig ? »

« Ata, va eontr, ha c'houi an hini eo ? »

« Me an hini eo ! Ha mat emañ an traou ? »

« Mat a-walc'h ».

« A-walc'h ? »

« Ya, n'oun ket evit lavarout mat-tre... »

« Petra 'zo c'hoarvezet eta ? »

« Petra 'zo c'hoarvezet, va eontr ? O, n'eo ket eur gwalleur. »

« Met petra, petra ? »

« Darbet eo bet d'in bremaik paka eun durzunell, hag ... »

« Hag ... ? »

« Hag e oa eun durzunell vrao, unan eus ar re vrava a vez gwelet er vro. O klevout anezi o kana flour-flourik war ar c'hleuz, aes e oa gouzout e oa eun durzunell maget-mat ».

« Eul lagad he deus krevet d'eoc'h ? »

« Nann. An durzunell a zo nijet kuit ! »

« Hag evit eun durzunell e welan staget ouzoc'h eun dremm ken trist ? »

« O, va eontr, eun durzunell ken dispar ! N'em eus bet nemet eur bluenn eus he lost ! »

Ha gant penn ar bluenn, marellet a dakadou louet, Alanig a grogas da naetaat eun dant kleuz ha da denna dioutañ tammouigou kig eus dilerc'h e lein.

« Met c'houi, va eontr, petra ho tegas ? »

« Allas ! » eme Flaer, « ar pez a zegas ac'hanoun a zo gwasoc'h tra eget eun durzunell, ha pa vefe-hi rouanez an holl durzunelled ».

« A ya ? Petra eo 'ta ? »

« Ar roue a zo kounnaret ».

« A, a, a ! kounnar ar roue a lak ac'hanoc'h da veza ken trist ? »

« Arabat c'hoarzin, Alanig. Mar deo kounnaret-bras ar roue, aotrounez ar palez a zo enno ivez kounnar du ».

« Kement-se ? »

« Ya, Lostigloan ar c'honikl paour a zo deut d'ar palez gant e c'henou o tiwada hag eur skouarn



nebeutoc'h ouz kostez e benn. Duard ar vran a zo deredet ivez, kollet ganti he c'hoar, bet lazet emichañs en eur waremm gant eul lakepod bennak. Ha hi hag heñ, o-daou, o deus tamallet ac'hanoc'h. Hervez m'o deus lavaret, c'houi eo ar muntrer. Hag ar pep gwasa, Nobl en deus kredet anezo ».

« Tud divergont ! »

« Me 'gred d'in ! Ar roue hag ar varoned a zo fuloret-ran. Hag ez int en em glevet. A-benn eur sizun amañ, e teuint da Gastell-al-Laer gant o holl armou : filc'hier, bouc'hili, strepou, ferc'hier, morzoliou, sabrinier, fuzuilhou, kreier, paliou ha kement benveg lemm ha kalet a gavint en o zi evit skei, trouc'ha, flastra, drailha ha toullgofa. « Krrr !... » a lavare ar roue, « dismantret e vezo ar c'hastell betek an diazezou ha ne chomo ket eur maen war c'horre egile. Eur groug a vezo savet e Kemper, war blasenn Sant Kaourintin, hag al louarn milliget a vo krouget. Krrr ! » Fulor ruz a zo er roue ».

« Va eontr, fulor du pe fulor ruz e kalon ar roue, an dra-se a zo ingal d'in. Ha lavarout a ran d'eoc'h : an neb a glasko stourm ouzin, e-kreiz e gounnar ruz, a zeuio da c'hoarzin glas ».

« Taolit evez, va niz. Ma teu a-benn ar roue da deurel e grabanou warnoc'h, eur wech c'hoaz, gwaz a se, gwaz a se ! »

« Ta, ta » va eontr, arabat kemer spont a-raok ar mare. Er palez n'eus nemet genaoueien. Nobl, mar deo speredek, n'en deus tamm bolontez ebet. Selaou a ra hemañ, selaou a ra hennez. A gleiz e tro a zehou, ha pa gerz a-raok, ma vez lavaret d'ezañ dont war e gil, kila a ra dioustu. Gant re a gaoz ne reer tra vat ebet. Hag evit diskouez d'eoc'h eo gwir ar

pez a lavaran, warc'hoaz ez in ganeoc'h da Gemper, d'ar palez, hag e lavarin d'ar roue dirak an dudjentil : « Setu Alanig al louarn ». Gwelet e vezo gant piou ez aio ar maout, gant va enebourien pe ganinme. Da c'hortoz, deomp da zebri eun tamm. Ma n'oun ket evit rei d'eoc'h eun durzunell d'ho koan, eur c'honikl kuilh a zo war an daol, gant sos amann rouzet ha gwin Bourdel dek vloaz evit lakaat anezañ da ziskenn. Ma n'eo ket pred roue Babilon, ne vo ket kennebeut pred eur Boudedeo. Deomp. Met, dreistholl, na gomzit ket d'am gwreg eus kounnar ar roue. Lavarit d'ezi emaoc'h o pourmen dre ar vro hag oc'h deut, en eur dremen, da renta d'imp eur salud. Me a zisplego d'ezi va-unan goude se va beaj da Gemper ».

Degouezet e oant er c'hastell. Gwreg Alanig a oa er gegin war-dro ar c'honikl o rosta er forn, goustadik. Bugale Alanig, daou baotrig kaer, Perig ha Fañchig, a oa da vat o c'hoari kanetenn war al leurdi.

« Na pegen bras int deut ! » eme Flaer. « Ne ra ket o c'horf goap ouz ar boued ».

Alanig a c'hoarzas, lorc'h ennañ o klevout e eontr o fougeal e vugale :

« Bugaligou, petra 'vez graet pa zeu tonton en ti ? »

« Salud, tonton », eme an daou vugel, en eur zic'haloupat da zont da bokat d'ezañ.

Flaer a furchas en e c'hodell hag a roas d'ezo bep a wenneg.

« Sell ! »

« Petra 'vez lavaret ? » eme Alan.

« Bennoz Doue, tonton », a lavaras an daou vugel.

« Mat, it da c'hoari en-dro ».



« Piou a c'hounez ? » a c'houlennas Flaer.

« Me, tonton », a lavaras Perig.

« Me, me », a lavaras Fañchig. « Perig ne ra nemet ober bisk ».

« Bugaligou kaer », a lavaras Flaer, « daou louarn hag a vezo diwezatoc'h re bar d'o zad ».

Alanig a c'hoarzas adarre, ar c'hreñva ma c'hellas. Sila a reas e pleg skouarn e eontr :

« Bremañ e c'hellomp mont da zebri e peoc'h. Va gwreg eus ar gegin he deus klevet ac'hanomp o c'hoarzin gant ar vugale, hag a gredo oc'h deut d'ober eur gweled d'imp a-hed eur bourmenadenn. Biskoaz ne soñjo e kounnar ar roue Nobl. Pa gemer amzer an tad da c'hoarzin gant ar vugaligou, emañ mat ar jeu en ti hag er-maez ».

Hag an daou gompaer a c'hoarzas.

« Chann », a hopas Alanig, « poaz-mat eo ar c'honikl ? Degasit anezañ buan war an daol, ma vo gwelet ha talvezout a rae ar boan redek kement war e lerc'h. Flaer a zo deut da weladenni ac'hanomp, ha naon en deus ».

« O, amzer am eus, va niz », eme Flaer.

Ar c'honikl hag ar gwin Bourdel koz a voe degaset war an daol. Debri a rejont mat, eva a rejont gwelloc'h. Alanig a glaskas divinadennou. Flaer a gontas rimadell ar gazeg wenn. Perig ha Fañchig a laere an eil digant egile ar gwella tammou kig : abred e kroment gant o micher. Chann, gwreg Alanig, a oa eürus.

Goude koan, Alanig ha Flaer a reas eun drôad war ar maez. An noz a oa sklaer gant al loar o para. An niz en doa c'hoant da baka eul loenig e gig tener en enor d'e eontr. Hogen ne vez ket atao loened o c'hig tener o redek ar gwaremmou. Ne zeuas konikl

ebet da ober chiboud e-touez ar bleuniou brug. Alanig a reas tro wenn.

Goude graet ganto o zrôad noz, ha kemeret eun tammig aer vat, Alanig ha Flaer a zistroas d'ar c'hastell. Chann a c'hortoze anezo e-tal an tan. Ar vugale a oa bet kaset da gousket.

« Chann », eme Alanig, « Flaer a zo gwall nec'het. Unan eus e vignoned en deus paket eur prosez hag a gousto ker d'an neb a gollo. N'eo ket pinvidik a-walc'h evit paea eun alvokad, pe gentoc'h, an hini a zo a-enep d'ezañ, en deus prenet an holl alvokaded evit ma ne vo den ebet da zifenn anezañ. Eur vez e vefe evidomp lezel eun den onest da veza barnet hep beza difennet ».

« Ha piou a zifenno anezañ ? »

« Me », a respontas Alanig.

« C'houi ? Pelec'h e vezo ar prosez ? »

« E Kemper, e palez ar roue ».

« E palez ar roue ? Va Doue ! Gwelloc'h e vefe d'eoc'h ... »

« Peoc'h ! » eme Alanig.

« ... Ar c'honikl diskouarnet, ar vran lazet », eme Chann.

« Peoc'h, a lavaran ! » eme Alan ; « aes eo se d'in rei da c'houzout d'ar roue ano an hini en deus graet an daou dorfed-se ».

« Ya, ya », eme Flaer, « ar re o deus tamallet ac'hanoc'h o deus dellezet beza diskroc'henet ».

« An dud a zo ken fall », a lavaras al louarn.

Chann a brenne he genou gant aon da lavarout c'hoaz eun dra bennak a-dreuz, ha gant aon diskulia hec'h Alanig muia-karet.



« Warc'hoaz eta », eme Alanig, « ez in gant va eontr da Gemper. Gounit a rin ar prosez. Da c'hortoz, deomp da gousket ».

« Nozvez vat ha chañs vat ! » a lavaras Chann, en eur sec'ha gant korn he zavañjer an daerou a goueze a bep tu d'he fri.

Mont a rejont da gousket.

Flaer a c'hourvezas war eur gwele tomm ha blot graet gant deliou sec'h hag eun dournadig foenn stregwet war al leur-di. Alanig, heñ, ne gouskas ket. Gwall nec'het e oa, rak e goustiañs ne oa ket divorc'hed. Klask a rae petra a oa ar fura d'ober antronoz vintin, penaos saludi ar roue, peseurt geriou lavarout evit diskouez e oa glan ha digablus, hag e oa gevier holl an torfedou tamallet d'ezañ. Soñjal ha soñjal a rae. Hanternoz a sonas ; eun eur, ... div eur, ... teir eur, ... Sklerijenn an deiz a darzas war werenn ar prenestr. Alanig n'en doa ket serret eul lagad. Sevel a reas.

« Flaer », emezañ, « poent eo sevel ; uhel emañ an heol ».

Flaer, gwenn e goustiañs, en doa kousket mat. Ret e oa bet da Alanig ober eun hej d'ezañ evit pellaat diouțañ ar c'housked. Flaer a azezas war e goazez, a zistagas ar pikouz diouz e zaoulagad, hag a savas. Alanig a lavaras kenavo d'e wreg evit eun nebeut deveziou. Chann a ouele. He c'halon a grene muioc'h-mui.

« Diwallit mat », emezi goustadik, « gant aon e c'hoarvezfe eur gwalleur bennak. Soñjit en droug hoc'h eus graet. Diwallit diouz hoc'h enebourien, rak hini ebet anezo ne bardono d'eoc'h. Soñjit hoc'h eus eur wreg ha daou vugel ».

« N'en em chalit ket kement, Channig kaez. An hini a ra bil a zo teurt ha vil, evel ma vez lavaret e Pont-'n-Abad. Bezit dinec'h. Me 'vo adarre er palez eul louarn glorius, pe n'eo ket Alanig va ano. Distagellet-mat oun bet, hag an teod a zo em genou en deus kement a finesa ma laka an du da zont da wenn hag ar gaou da veza gwir ken buan ha lavarout : amen. Kenavo eta, Channig. Me a zegaso evit ar vugaligou eus Kemper kouignou rezinennet, gwestell prunennet, krampouez dantelez, skañv da zebri evel eur gavotenn da zañsal. D'eoc'h-c'houi e prenin dantelez ha perlez, hag evit ar pardoniou eun davañjer voulouz glas, ar vrava hini eus ar re gaera a vez kavet er staliou, e straed ar roue Gralon ».

Hag Alanig hag e eontr a gerzas kuit.



# PENNAD VIII

Dre ar gwaremmou e kerzent o-daou.

« Deomp dre an hent bras », a lavare Flaer, « aesoc'h e vo ar bale. Me a zo kizidik va zreid ha va c'hroc'hen. Ouspenn kant draen lann a zo aet ennoun, pelloc'h, ha va zreid a zo kignet hag entanet. »

« Va re-me ivez », a lavaras Alanig. « D'in-me evelato e plij muioc'h mont a-dreuz ar parkeier, daoust d'an hent beza diaesoc'h ha hiroc'h war eun dro. Ar parkeier, e Breiz-Izel, a zo ken kaer ! Eun dudi eo gwelout war ar c'hleuziou ar bleuniou lann, skedus evel an aour, hag ar brulu ruz-tan hejet ha dihejet gant an aezenn flour. Digorit ho fronellou, ha c'houesit. Lavarit d'in : daoust ha c'houez vat ar parkeier ne blij ket d'eoc'h ? Daoust ha ne blij ket d'eoc'h klevout uhel, uhel a-us d'ho penn, kan an alc'houeder, hag, e-harz ho treid kuzet gant ar geot hag ar bleuniou, dour sklaer ar menez o ruilha d'an traoñ gant e ganaouenn sklintin ? »

« 'M eus aon, Alanig, c'houi a oar an tu da liva kaer pep tra ».

« Petra 'fell d'eoc'h ? Va zad en deus desket d'in pa oan c'hoaz bihanik-tre, karout al labousedigou ...»

« Ya, ya, evit teurel warno ho krabanou ? »

« ... ha karout ar bleuniou, c'houez vat ar parkeier, an heol, al loar, ha me 'oar ? »

« Boulc'hurun, ho tad d'eoc'h-c'houi a oa eun arzour, 'm eus aon ? »

« Feiz, evel al lern all. An holl draou-se a zo en hor gwad, en hor gouenn. Eul louarn a zo eul louarn, ha nann eur genaoueg, na petra 'ta ! N'eo ket gwir, va eontr ? »

« Gwir eo, va niz. Ar broc'hed kennebeut n'int ket genaoueien. Ni hon-daou, Alanig, ni a zo kerent-tost, ha me a wel war ho tal eo gwall nec'het ho kalon, ha ma lakfen va skouarn ouz ho peultrin, e klevfen anezañ o lammat berroc'h eget kustum ».

« Ya, va eontr, gwir eo ; gouzout a rit lenn er c'halonou gwelloc'h eget eur mestr-skol pa lenn en e levr. Klevit, hag e vo displeget d'eoc'h penn-da-benn. N'eo ket abalamour e karan ar bleuniou pe kan al laboused eo e tremenan dre ar parkeier, nann ; met abalamour ez eo furoc'h d'in tec'hout diouz an hent bras dre ma tostaomp ouz Kemper. Fellout a ra d'in degouezout er palez hep beza gwelet gant den, pe, a-hend-all, sur a-walc'h, ma kouezan dindan krabanou va enebourien (hag eun niver bras ez eus anezo), e vefe graet va stal a-raok gwelout ar roue ha goulenn digantañ ar pardon evit va holl dorfedou ».

« Evit ho torfedou ? ... Me 'gave d'in ... »

« A, c'houi 'gave d'eoc'h e oa gevier ha netra ken, ar pez o deus lavaret diouzin Lostigloan ha Duard ? »

« Ha n'eo ket gevier ? »

« Ar wirionez eo penn-da-benn ».

« Ha c'houi an hini en deus hanter lazet Lostigloan ha lazet mat c'hoar ar vran ? »

« Siouaz d'in ! Me an hini ao ! Debret em eus skouarn hennez, ha gwasoc'h torfedou a zo c'hoaz em sac'h. Goap am eus graet ouz ar roue, gevier am



eus lavaret d'ezañ, n'eo ket a sac'hadou, nemet a garradou. Lammig en deus kavet ivez e varo em c'hastell ».

« Ha n'eo ket Tourter ar maout ? ... »

« Me an hini en deus lazet ha debret anezañ. Ne blije ket d'in e benn : lakaat a ris ar penn e sac'h Tourter, e vignon gant urz d'hen c'has d'ar roue hep diskoulm al las. Ar maout, hep gouzout e touge e varo, a sammas ar sac'h ... »

« Hag eo bet roet da Job ha da Lom ha debret ganto ! »

« Dre va faot d'in-me ! »

« Hag heñ digablus ! N'em bije ket kredet biken ! »

« Pec'hedou am eus graet dre goubladou bras, ha n'eo ket unan-hag-unan. Kounnar ar bleiz, hini an arz am eus dellezet mil gwech, ha mil kounnar all da heul. Sell « Gwelout a rit du-se, war an dosenn, eur park tirienn ? »

« Gant eur renkennad gwez faou, war an tu dehou ? »

« Dres. Er park-se em eus c'hoariet eun dro drist d'ar bleiz. N'eo ket bet darbet da Job mont da gana an dra-se dre ar vro, rak ne gavas ket e gont en istor.

Eun abardaez e oa. Job n'en doa ket debret eur begad abaoe an deiz a-raok, ha, d'an eur-se, e oa ouz e gorf muioc'h a eskern eget a gig. Sempl oa aet gant an naon. Edomp o tremen er park a welit du-se war an dosenn. Er park-se, eur gazeg hag eun ebeul kaer a oa o peuri.

« Alanig », eme ar bleiz d'in, « it da gavout ar gazeg, da c'houlenn diganti evit pe briz e werzfe d'imp hec'h ebeul ».

« Deomp 'ta neuze, Job ».

« Nann, nann, it hoc'h-unan », eme Job, « ha ma plij d'ar gazeg an afer-se, e teuiot d'am c'herc'hat ».

Mont a ris eta.

« Itron », emeve, « an ebeul-mañ a zo d'eoc'h, n'eo ket gwir ? Me a zo eur marc'hadour o tremen dre ar vro. Evit pe briz e vezo gwerzet d'in ? »

Ar gazeg a respontas :

« Gwir eo, an ebeul kaer-mañ a zo d'in, ha ma lakait ennañ eur priz uhel, e vezo gwerzet d'eoc'h. Ar priz a zo merket dindan va houarn a-dreñv ».

Gouzout mat a raen petra 'dalveze evidoun ar geriou : dindan va houarn a-dreñv. Lavarout a ris eta d'ar gazeg :

« Trugarez d'eoc'h, itron ; a-benn eur munud amañ, a vezo graet ar werz. Pa n'ouzon ket ar c'hemm a zo etre an « A » hag an « O », ret mat eo d'in mont da glask unan all hag a zo bet e-pad bloaveziou er skol ».

« Lavarit d'ho kamalad dont da lenn ar priz », a lavaras d'in ar gazeg.

Mont a ris da gavout ar bleiz :

« C'hoant hoc'h eus d'ober eur pred mat ? »

« Ya », emezañ.

« Mat, an ebeul a vezo gwerzet d'eoc'h, ma karit. Met eur c'haer a briz e kousto ».

« N'eus forz ».

« Ar priz a zo merket war eun houarn a-dreñv, rak ar gazeg n'eo ket bet morse er skol, ha n'he deus ket desket lenn ».

« O, me a lenno ar priz brao-tre », a lavaras Job ; « gouzout a ran ar brezoneg, ar galleg, al latin, ar



saozneg, hag ar gregach a zeu ivez ganin mat a-walc'h ».

E gwirionez, e-pad ar bloaveziou m'he doa e vamm kollet eur bern arc'hant evit kas anezañ d'ar skol, Job n'en doa ket gallet lammat dreist an daolenn genta. Met ar genaoueka paotr a vez alies e fri hiroc'h eget hini ar re all ... betek ma vez torret d'ezañ. Job eta a lavaras d'ar gazeg :

« Itron, diskouezit d'in priz an ebeul. N'eus forz e peseurt yez emañ skrivet, e teuin a-benn da zisklipa anezañ. Itron, savit ho troad, mar plij, ma welin ».

« Ya, ya, sevel a ran anezañ », eme ar gazeg.

Ha gant he houarn nevez, lakaet gant ar marichal ar mintinvez-se, e tistagas eur ruadenn vantrus da Job, e-kreiz e fas. Hag en eur zañsal, ar gazeg hag an ebeul a yeas d'ar penn all d'ar park, hag ac'hano d'ar gêr. Ar bleiz, heñ, semplet, hag e benn o tiwada, a chome gourvezet war al letonenn, ha ne rae nemet klemm : ouc'hou ! ouc'hou !

Goude eun eur tremenet er stad-se, e teuas e anaoudegez d'ezañ. Fuloret e oa gant ar boan, ha yudal a rae gwasoc'h eget eur c'hi klañv.

« Lavarit d'in », emeve, « ha mat eo kig an ebeul. Eur c'horfad hoc'h eus graet, pa welan eo bet ret d'eoc'h, goude echu an debri, ober eur gourvez evit diazeza ar pred. N'oun ket bet pedet ganeoc'h zoken da gemer eun tañva. Dizoñjal a rit ho mignoned koz, Job. N'hoc'h eus ket lavaret d'in kennebeut e peseurt yez e oa skrivet priz an ebeul war an houarn ».

« A, ya », eme Job, « e c'hellit ober goap ? ... A, ar gazeg he divesker hir ! Ar skritur a oa war an houarn ? Nao zach ! Hag o-nao int aet em penn ».

Setu aze, va eontr, an taol c'houero am eus c'hoa-

riet d'ar paour kaez Job er waremm a welit du-se, war an dosenn. Darbet eo bet d'ezañ mervel, ha n'ouzon ket zoken penaos n'eo ket bet lazet war an taol. Gwelout a rit pegen du, pegen lovr eo va c'houstiañs. Met vad en deus graet d'in displega d'eoc'h va fallagriez. Bremañ ouzoc'h sklaer ha fraez an torfedou am eus graet. Aesoc'h e vezo d'eoc'h difenn ac'hanoun dirak lez-varn ar roue ».

Flaer a respontas :

« Gwall dorfedou hoc'h eus graet, va niz. Lammig ha Tourter a zo maro-mat, hag evidoc'h kaout keuz ha keuz bras, ne zeuio hini ebet anezo da veza beo en-dro. Nobl ar roue a anavez ho holl dorfedou, ha bremañ e komprenan perak ez eo kounnaret-ruz. Diaes awalc'h eo d'ar gwella alvokad difenn ac'hanoc'h dirak al lez-varn. Bezit keuz, va niz ha va mignon, o ya, bezit keuz, rak en eur stad gwall drist en em gavit, ha marteze n'emañ ket gwall bell hoc'h eur diweza. Nobl, pa vez kounnaret, a zo eur gwall roue, hag ar wasa tra a c'hello c'hoarvezout ganeoc'h !... »

« Ar gwasa tra, va eontr ? » eme Alanig. « N'en em chalit ket kement. Ba, ba, ba ! N'en devo ket ar roue eur vlevenn zoken diwar va fenn. A ! ma oar unan bennak en em denna braoik-tre eus ar spontusa troiou-kamm, Alanig al louarn an hini eo. Petra fell d'eoc'h, n'oun ket evit tremen er bed-mañ eur vuhez ken santel hag hini eur manac'h. Re zouget oun d'ar pec'hed, douget gant va natur ha gant gwad ar ouenn. Gouzout a ran e kousto ker d'in eur wech bennak, rak ar pec'hedou a vez atao mod pe vod kastizet. Petra fell d'eoc'h, an hini a bren hag a werz mel a lip alies e vizied. Lammig a blije d'in : koant e oa, kuilh e oa, hag eun dudi sellout outañ. Alies e tremene dirak



va c'hastell evit mont da ober eur weladenn d'e gerent o chom e bourc'h Bonneur. Ober a ris anaoudegez gantañ, ha deut e oamp da veza daou vignon bras ».

« Kompren a ran, va niz : daou vignon ken bras ma teuas c'hoant d'eoc'h debri anezañ ! »

« Ya, siouaz, debret em eus anezañ, hag abeg oun ivez ma 'z eo bet lazet Tourter. Mat, selaouit mat, va eontr, daoust ha n'eus nemedoun a zo de veza tamallet ? Lammig ha Tourter a zo marvet dre o fazi : Lammig a oa skañv e benn, ha Tourter a oa eun den gros, hep eur gwennegad spered e bouedenn e empenn. N'eo ket ganin-me e vije c'hoarvezet an dra-se ».

« Met, va niz, eur mignon hoc'h eus lazet !... »

« Ya, ya, gouzout a ran. Met Alanig al louarn n'en deus ket bevet betek-hen ar vuhez a skouer vat, ha d'ezañ eo ar gwasa, rak an hini a vev er pec'hed, ne vev ket eürus war an douar, kredit ac'hanoun, va eontr. Skuiz oun avat o klevout komz eus Lammig ha Tourter. Lakaomp ar gaoz war draou all. Ar roue e-unan en deus lazet muioc'h eget n'em eus graet, ha laeret muioc'h eget na rin. Den ne gred tamall anezañ na lavarout d'ezañ : « Roue, n'hoc'h eus ket graet mat ». An holl a gren dirazañ hag a lavar : « Roue, c'houi a zo galloudek, c'houi a zo glorius, c'houi a zo gouiziek, c'houi a zo desket ». Pep hini, el lez, a gemer skouer diwar ar roue. Job a lak e grabanou war madou an nesa. Lom a laz du-mañ, du-hont, hervez e faltazi, ha ne vez lavaret netra d'ezo. Enoret int, beva a reont e peoc'h, hag ar roue a gar anezo. Met p'en deus graet Alanig an distera droug, displua eur yarig pe diskroc'hena eur c'honikl, o, neuze, ar vad am eus graet ne gont ket ken ! Ne weler nemet an

droug, daoust d'an droug beza disterik-tre. A, me 'lavar d'eoc'h, va niz : eun den galloudek a c'hell beza laer bras, ha dirak an holl ; padal eul louarn hep difenn n'en deus ket aotre zoken da veza eul laer bihan. Panevet va finesa, mil bell 'zo e vijen bet krouget !... A, va eontr, an dud e dlefe soursial outo, ha netra ken. Ne gav ket d'eoc'h en deus pep hini ac'hanomp peadra d'ober a-raok mont da lakaat e fri en aferiou ar re all ? Met douget omp d'ar fallentez muioc'h eget d'ar mad, evel an den a gav gwelloc'h diskenn d'an draonienn eget pignat d'ar menez, e risklomp war hent ar gaou, an trubarderez, al laeroñsi, al lazerez ha kement fallagriez, e-lec'h poania da bignat dre wenodennou striz ar vertuziou.

« Kredi a ran », va niz, « a lavaras Flaer, « emaoc'h o kofes pec'hedou ar re all, ha nann ho pec'hedou d'eoc'h hoc'h-unan ».

Alanig a oa o vont da respont e eontr, pa darzas palez ar roue dirazo.

« Emaomp degouezet », emezo.

« Kemerit kalon, va niz », eme Flaer ; « ouspenn enebourien hoc'h eus e palez ar roue. Niverus eo ho mignoned ; galloudek int... »

« Ya, ya, gouzout a ran, va eontr, eun niver bras a vignoned am eus e palez ar roue. Met en o zouez, ma vez klasket mat, pet mignon gwirion a vezo kavet ? An holl a oar eo kounnaret ouzin ar roue Nobl, hag a-barz pell amañ, marteze, e vo devet va c'hastell ha laeret va holl zanvez diwarnoun. Hogen, desket em eus p'edon er skol : keit ha m'az po madou da rei, kalz a vignoned a gavi ; kouez da-unan er baourentez, hag o c'havi holl didruez ».

« Gwir eo, va niz ».



« Re wir, va eontr. Met, ne dalvez ket mont d'ar red ; gwelloc'h eo mont abred ».

Hag int o-daou d'ar palez.

## PENNAD IX

Alanig a oa degouezet e-kreiz sal vras ar palez. A-raok m'en doa digoret an nor e oa sounn e benn ha lorc'hus e galon. Goude, avat, pa welas an aotrounez bodet en-dro d'an tron, enebourien ar peurvuia anezo (rak e vignoned o doa dizoñjet dont), Alanig a grogas da grena ha da c'hlaza.

« Kalon, kalon, va niz », eme Flaer, « pe emañ graet ganeoc'h. »

« Gwir », eme Alanig, « kelenn mat a rit ac'hanoun. Me a dalvezo d'eoc'h ho furnez hag hoc'h aliou ma teuan a-benn d'en em denna ac'han, eur wech c'hoaz. Mil bennoz d'eoc'h ! »

Alanig al louarn a daolas eur sell en-dro d'ezañ. Gwelout a reas e-touez ar varoned hag an duged eun niver bras a gerent, met nebeut a vignoned leal. Evit ma vo ar wirionez ganimp penn-da-benn, anzavomp dioustu en doa al louarn graet da gement hini anezo ar brasa droug m'en doa gallet ober.

Alanig a benndaoulinas dirak ar roue azezet war e dron, hag a lavaras d'ezañ gant kalz a flourder :

« Doue ho tiwallo atao, roue meur, c'houi hag ar rouanez, hoc'h itron. Ra blijo gantañ derc'hel ac'hanoc'h e-pad pell amzer c'hoaz e penn ar rouantelez, evit ma vevo ho sujidi e peoc'h. C'houi a gar ar wirio-

nez dreist pep tra, c'houi a gar ar justiz. Ho lezennou a zo diazezet war ar furnez, ha dirak ho lez-varn e c'hounezo eul loen divlam war eul loen kablus. Eur roue just a zo eun teñzor evit an holl dud. E Kerne hag e Leon ne glevan e ti va mignoned nemet meuleudi evidoc'h. Hervez ma lavaront, n'eus ket bet er vro eur roue ken mat abaoe ar roue Salomon. Bez' ez eus kalz tud all hag a vousc'hoarz dirazoc'h, hag a stou o fenn dirazoc'h, ha n'ouzont nemet ho meuli pa vezont dirazoc'h. Dirazoc'h e lavaront : roue galloudek, roue glorius, roue leun a furnez hag a vadelez. Met, pa o deus troet o c'hein e vez klevet eur gaoz all. Evel ar gwenneien, an dud o deus daou du ; ha pa vez sellet piz ouz o ene, e vez gwelet n'int mat nemet da veza taolet e renk ar gwenneien faos. A ! ma tougfe pep hini war e dal ar menoziou fall a zo kuzet e dounder e galon, ouspenn unan eus an aotrounez a zo er sal-mañ a stoufe buan e benn. Met n'oun ket deut amañ da damall ar re all na da zisplega an holl droiou kamm o deus graet. Dont a ran, loen tamallet e gaou, da glevout ho parnedigez ha da c'houzañv prizon ha galeou ma selaouit va enebourien, pe da vont ac'han, uhel va fenn hag enoret gant an holl, ma selaouit mouez ho koustiañs hag hini ar justiz. »

An holl loened a dostaas da selaou Alanig, hag, o klevout e gomzou, e choment souezet-maro.

« Na pebez hardisegez ! » a lavare Job.

« Mantrus eo », eme Lom.

« Eur vez ! » eme Lip-e-Bao.

Penaos ? Torfedou Alanig a oa anevezet gant an holl, ha mil bell 'zo en doa dellezet al loen ar maro



krisa, ha gounit a raje adarre abalamour ma oa teodet-kaer ? A, nann, nann, nann !

Al loened a oa droug enno. Krozal a raent. Neuze, Nobl ar roue a gomzas :

« Alanig », emezañ, « c'houi a zo eur gwall loen hag eul loen vil, hag ho komzou flour ne dalvezint ket d'eoc'h. En ho komzou n'eus nemet gevier. Ho kevier, avat, o devo eun termen. Re bell oc'h bet lezet war an douar da lakaat an droug hag an dizurz em rouantelez, da laza Lammig en ho kastell, da laza c'hoar ar vran er waremm, da c'hedal va sujidi war lez an hentou, ha da lavarout d'ezo : salud, mignoned ; ha da lammat warno pa vezont dievez ».

« Selaouit, roue... »

« Na roue na tra ! A-walc'h, a-walc'h ! Poan benn am eus o selaou ho kevier. Mez am eus zoken o welout ac'hanoc'h beo dirak va daoulagad. Pell 'zo, ma vijen bet eur roue ken fur ha ma lavarit, e vijec'h bet krouget ouz beg an uhela gwezenn evlec'h. Ho torfedou a zo brudet er-maez eus ar vro zoken, ha bremaik e vezo lavaret n'eo ket me ar roue, ma vez lezet al laeron hag ar forbaned da veva diouz o micher em rouantelez, hep beza ankeniet ».

« Selaouit », eme Alanig.

» Peoc'h ! a lavaran, ha krouget e viot ! »

Alanig a soñje gant kalz a velkoni :

« Allas, allas ! petra e teuin-me da veza ? O, ma c'hellan mont ac'han eur wech all c'hoaz ! N'eus nemet enebourien dirazoun, ha kounnaret int ouspenn ! Hini ebet anezo n'en deus truez ouzin. Va gwella alvokad a vezo va zeod, ma vezan lezet da gaozeal eur pennadig c'hoaz ».

« Roue », emezañ, « hervez meur a hini em eus dellezet ar maro... »

« A gred d'in ».

« Roue, daoust ha plijout a raio ganeoc'h selaou ac'hanoun eur pennadig c'hoaz ? »

« Komzit, ha bezit berr, dreist-holl ».

« E gwirionez e lavaran d'eoc'h, roue galloudek ma kav d'eoc'h em eus dellezet ar maro, va lezit da lavarout d'eoc'h hoc'h eus selaouet va enebourien gant re a vadelez. Klevit. Daoust ha n'oun ket bet ho prasa mignon er reuz hag er gwall zarvoudou ? Piou en deus roet d'eoc'h an aliou fura, er brezel hag er peoc'h, ma n'eo ket Alanig ? Met va deskadurez ha va furnez a zisplijas d'am enebourien. Ha ni, neuze, emezo, ne dalvezomp netra ? An avi, ar wasa avi, a grignas kig o c'halon, ha heti a rejont va maro abaoe an deiz m'o doa graet anaoudegez ganin. Ha kredi a ra d'eoc'h e vijen deut d'ar palez ma vije bet eun torfed bennak war va c'houstiañs ? An hini a zo kablus a dec'h atao diouz ar barner, ha me, panevet oun divlam, ne vijen ket bet gwelet amañ. Chomet e vijen em c'hastell, e holl zoriou serret, prennet ha sparlet. Ne vijen ket deut er-maez evit aour ar bed holl. Met den onest ebet ne gavo netra da rebech d'in. D'ho lez-varn oun deut evit diskouez n'eo nemet gevier an torfedou a zo tamallet d'in ».

« Gwir eo », a soñje ar roue, « pa vez unan kablus, e tec'h diouz an archerien ha diouz ar varnerien ».

« Lostigloan », eme Alanig, « a damall ac'hanoun, pa ne vezan ket dirazañ. Setu oun degouezet. Pelec'h emañ, ma vo gwelet gant piou emañ ar wirionez ? Me a zisplego d'eoc'h eeun ha fraez ar wirionez, ma karit teurel evez ha digeri ho tiouskouarn :



En deiz all e oan azezet war dreuzou dor vras va c'hastell, o kemer aer vat evel kustum, pa dremenas Lostigloan gant an hent bras. Gwelout a reas ac'hanoun. Dont a reas d'am c'havout ha d'am saludi. Lavarout a reas d'in edo o vont da balez ar roue.

« Beaj vat ! » emeve d'ezañ.

Neuze ar c'honikl, gant eur vouez trist-kenañ ha gant dour en e zaoulagad, a lavaras d'in :

« Alanig kaez, n'oc'h ket evit gouzout pegen skuiz oun hag an naon am eus ».

« Deuit tre », emeve, « ma vo roet d'eoc'h da zebri ha da eva ».

« Bennoz Doue d'eoc'h », emezañ, « evit ho madelez ».

Va gwreg a servijas d'ezañ eun tamm bara penn-da-benn an dorz, goude ledet warnañ eur gwiskad teo a amann. Da c'houde e voe lakaet dirazañ war an daol eur mell pladad kignez. Va mab bihan a dostaas ouz an daol hag a gemeras eur gignezenn diwar ar plad. Lostigloan a roas d'ezañ eun taol war ar fri, ken herr, ma strinkas ar gwad d'an daou du. Va mab brasa, avat, en doa gwelet an taol-dourn. Lammat a reas war Lostigloan, ha, gant an imor bras a zo en e gorf, e stardas toull-gouzoug ar c'honikl. Setu aze ar pez a zo c'hoarvezet, ha netra ken. Dre eurvad e oan er sal all, e-kichen. Dic'haloupat a ris da lakaat ar peoc'h etrezo. A, ma vije bet va ene ken du ha ma lavar, em bije lezet anezo gant o abadenn c'hoari, hag, e berr amzer, e vije bet al Lostigloan-se kaset d'ar bed all. Setu ar pez am eus gounezet : me eo an hini en deus saveteet e vuhez d'ezañ, hag, hervez ma lavar, em eus bazataet anezañ ha sachet war e skouarn betek ma 'z eo bet diframmet. Eur

feson divalo en deus da drugarekaat evit ar mad graet d'ezañ.

Setu bremañ eun afer all, hini ar vran. C'hoar ar vran lazet a oa deut d'am c'hastell, en deiz all, mall warni ha spontet-naet.

« Alanig, Alanig », emezi, « deuit du-mañ, buan-ha-buan. Va c'hoar he deus lonket eur mell draen pesk. N'eo ket evit tenna hec'h alan. Emañ o vont da vervel. Deuit buan, ha marteze e teuot a-benn da denna an draen diouz toull he gouzoug ».

Redek a ris war-eeun da di ar vran. Met, pa oan degouezet, allas, allas ! ar c'hoar a oa astennet war he gwele, maro-mik. Digeri a ris he genou d'ezi, sellout a ris e toull he gouzoug. Draen pesk ebet ennañ ! E feson, e oa diskennet betek ar galon, hag en doa degaset eur maro trumm. Ha me a zo tamallet adarre ! Me an hini en deus lazet anezi. Me a vezo paket a-benn eur wech all oc'h ober vad d'an nesa, a, ya, ya, kredit ! Marteze an hini a damall ac'hanoun eo an hini a zo kablus, rak, lavaret em eus d'eoc'h, n'em eus gwelet draen ebet e toull ar gouzoug. Pelec'h emañ c'hoar ar vran ? Lavarit d'ezi dont amañ. Gwelout a raimp ha kredi a raio tamall ac'hanoun pa vezin dirazi. Ya, lavarit d'ezi dont, ha ra zegaso testou ma he deus. Skuiz oun a-benn ar fin o tougen war va c'houstiañs torfedou ar re all ».

Galvet e voe ar vran, met ne zeuas bran ebet er sal.

« Eñ ! Gwelout a rit ? » eme Alanig ar vran, « ne gred ket dont, abalamour emaoun amañ. An holl droiou fall a vez taolet war va c'hein pa vezan pell, ha pa vezan tost e trouc'h kuit an tamaller. An dra-se a zo mat eur wech, diou wech, teir gwech... Skuiz oun aet avat ! An hini a damallo ac'hanoun hiviziken,



e c'houlennin digantañ dont war ar blasenn gant testou ha gant an armou a blijo d'ezañ, ma vezo emgann start, ha gwelet e vo piou a c'hounezo. Piou a gred rebech d'in eun dra bennak ? N'en deus nemet sevel ha lavarout d'in pelec'h e vezo an emgann, ma walc'hin va enor en e wad. A ! Aotrou ebet ne gred digeri e c'henou bremañ ? »

An aotrounez a selaoue, gwall nec'het. Den ne save.

« Gwelit », eme Alanig, « kablus oun, pe n'oun ket ? Lakaat a ran eur blouzenn war va skoaz dehou ; piou a gredo tenna anezi kuit ? Eur wech, diou wech hanter... den ne respont ? »

« Me ! » a lavaras eur vouez.

Job eo an hini en doa komzet. Raouliet e oa gant ar gounnar.

« Petra hoc'h eus da lavarout, Job ? » a c'houlennas ar roue digantañ. « Displegit d'imp ho klemmou penn-da-benn ».

« Brao, brao, Job ! » a lavare an aotrounez.

Eun tammig plijadur o devo bremaik, nann o klevout dibuna klemmou, met o welout an emgann etre ar bleiz hag al louarn. Ar gourenou hag an emgannou eo ar pez a blije ar muia d'an aotrounez e lez ar roue Nobl.

Job a grogas gant e bennad :

« Roue meur », emezañ, « Alanig a zo gwall anavezet e pevar c'horn ar rouantelez evel gaouier, mignon disleal, laer, toueller ha muntrer. Perak e vezo lezet pelloc'h an teodeger milliget-se da vernia adarre gaou war c'haou ? Daoust ha n'en deus ket graet betek hen a-walc'h a c'hoaperez ouzimp ? Piou an hini a

zo diskiant a-walc'h da gredi eur ger zoken eus komzou al louarn-se ? »

« Aotrou Job », eme Alanig, « c'houi a lavar oun gaouier, met ne brouit ket em eus lavaret gaou, ne brouit ket kennebeut oun mignon disleal, laer ha muntrer evel ma fell d'eoc'h rei da gredi, hag ar blouzenn a zo betek-hen war va skoaz. Petra hoc'h eus da rebech d'in ? »

« Petra am eus da rebech d'eoc'h ? Hag e kredit ober ar goulenn-se war eun ton ken reiz, evel ho pije bevet betek-hen eur vuhez fur ha santel en eur gouent bennak ? O, la, la ! Selaouit holl, aotrounez : war-c'hoaz vintin e vezo eiz devez eeun-hag-eeun, va gwreg a oa o pourmen war ribl eul lenn. Yen-skourn e oa an amzer, hag an dour a oa goloet gant eur glerenn deo. Va gwreg he doa naon, ha dre an amzer griz ne vez ket kavet war ar maez peadra da chaokat. D'an ampoent e tremenas Alanig :

« Salud d'eoc'h, itron », emezañ, « pell 'zo n'em eus ket bet an eurvad d'ho kwelout. Petra ho tegas ? »

Va gwreg a lavaras d'ezañ e oa aet sempl gant ar skuizder hag an naon.

« A, naon hoc'h eus ? » eme an amprevan ; « n'eo ket diaes kavout amañ peadra da zebri. Al lenn-mañ a zo leun a besked. N'eus nemet terri ar glerenn evit paka anezo. »

Al louarn a reas eun toull er glerenn hag a lavaras d'am gwreg :

« Lezit ho lost da goueza en toull am eus graet ».

Va gwreg a reas evel ma oa lavaret d'ezi. A-benn eun abadenn he doa droug en he lost.

« Ar pesked a zo o kregi », eme Alanig ; « chomit eur pennadig c'hoaz ; pa ne c'hellot mui padout gant



ar boan, neuze sachit, sachit herr ; eur bern pesked a vezo stag ouz ho lost ».

Va gwreg a sentas adarre. Eun eur goude, ne oa ket evit padout gant ar boan. Goulenn a reas digant al louarn ha deut e oa ar mare da sacha.

« Ya, ya », emezañ, « sachit bremañ, kenañ, kenañ, hep damant ebet evit ho lost. Gwelout a reot bremaik an dluzed, an darzed hag ar siliou a zo stag outañ. Marteze zoken e pesketaot eun eog kaer bennak... »

Padal, al lost a oa paket er glerenn ! Al louarn a redas kuit en eur c'hoarzin. Va gwreg a sachas hag a sachas. Yudal a reas gant ar boan. Kouerien a glevas. Deredek a rejont gant ferc'hier ha bouc'hili. A-bell e klevis ivez anezi o hopal hag o c'houlenn sikour. Mont a ris daveti d'ar red.

A-benn neuze he doa gallet en em denna. Kavout a ris anezi o redek war lez al lenn hag ar gouerien o hopal war he lerc'h : laerez deñved ! He lost, avat, a oa chomet er glerenn !

Al louarn, d'an ampoent, en doa trouc'het eur pennad mat a hent. Panevet se, krrr ! gant ar fulor a oa ennoun, em bije distripet anezañ ha graet bleud gant e eskern.

Roue madelezus hag aotrounez, klevet hoc'h eus va istor. Mantrus eo. Karout a rit ar justiz, ha fiziañs am eus e vezo kastizet al louarn evel ma 'z eo dleet. Va gwreg a zo war he gwele, ha n'ouzon ket peur e vezo pare. Plijadur a rafe d'ezi klevout eo bet krouget al loen vil a zo kaoz ma ne c'hello mui en em ziskouez hep ruzia gant ar vez dirak gouenn ar bleizi. Klevet hoc'h eus, louarn milliget ? Daoust ha n'eo ket gwir ar pez a lavaran ? Ar blouzenn a zo war ho skoaz a zo o vont d'an traoñ ».

Ha Job a gemeras peg er blouzenn hag he stlapas ouz genou al louarn en eur lavarout d'ezañ :

« Gwelomp bremañ piou eo ar mestr ».

Nobl a lavaras :

« Unan a zo bet klevet. Dleet eo selaou ivez egile. Alanig al louarn, ha gwir eo rebechou Job ar bleiz ? »

« Gwir a lavaran-me », eme Alanig. « Gevier int penn-da-benn, hag aes eo d'in rei d'eoc'h da c'houzout, en istor-se, ar gaou hag ar wirionez. Setu penaos eo degouezet : kavet em boa gwreg Job war lez an hent. Naon bras he doa. Petra 'ris neuze ? Feiz, diskouez d'ezi an tu da besketa. O heulia va aliou penn-da-benn, he dije paket pesked, met ne felle ket d'ezi paka eur pesk pe zaou, nemet eur bern pesked en eun taol. Gant re gorfadeg e vez droug-kof, hag ar vleizez, gant he fec'hed a lontegez he deus kollet he lost. Piou eta en doa lavaret d'ezi chom ken pell-se azezet war vevenn an toull da riella he fenn-adreñv ? Aes a-walc'h eo gouzout e vije deut an toull-se da veza stanket adarre gant eur glerenn nevez. Ma ne gompren ket ar vleizez an dra-se, ret eo anzav ez eo eun tammig genaouegez. Biken n'em bije soñjet e oa ret lavarout d'ezi chom da besketa e-pad pemp munud pe bemp munud hanter. Respontet he dije d'in dioustu : arabat d'eoc'h kredi, aotrou Alanig, oun ganet er penn diweza eus ar sizun. N'eo ket gwir ? Ar boued a vez pasket d'ar vugaligou, ar vuhez avat ne vez ket pasket d'ar mammou. Skoazellet em bije ar vleizez d'en em denna kuit hep droug ebet eviti, panevet ar bleiz e-unan. Job a oa kounnaret-ruz, ha klask rei d'ezañ da gompren eun dra bennak a vije bet evel klask bernia pell en avel. Setu. Kredi a ra d'in ne dalvez ket chom da uza teod hiroc'h. Gouzout a rit



bremañ, aotrounez, pelec'h emañ ar wirionez ha pelec'h emañ ar gaou. Ha c'houi, Job, prest oc'h evit an emgann ? Ar blouzenn hoc'h eus stlapet kuit diwar va skoaz hag ho hardisegez am eus da dalvezout d'eoc'h ».

« Pa gerot, gaouier flaerius, » eme Job, imoret dreist-muzul. « Met keuz a zeuio d'eoc'h bremaik ».

Ar roue a lavaras :

« Kalz gwelloc'h e kavan eun emgann etrezoc'h hotaou eget prezegennou ha komzou livet-kaer. Pep hini a vez atao ar wirionez diouz e du, ma karfemp-ni kredi. D'ar brezegenn genta e vez sklaer a-walc'h an afer. D'an ugentvet prezegenn, avat, ne welomp mui berad. En emgann, avat, unan pe unan a c'hounezo, hag an hini a c'hounezo, feiz ! a vezo ar wirionez a-du gantañ, na petra 'ta ! N'em eus ket hiroc'h da lavarout ».

Alanig ha Job a saludas ar roue hag a benndaoulinas dirak e dron. Nobl a lavaras d'ezo :

« Mat, en em gempennit ho-taou hizio, ha bezit diskuiz, warc'hoaz vintin, evit an emgann ».

Job a gemeras daou dest : Lom ha Lip-e-Bao. Alanig a gemeras daou dest all : ar broc'h ha Dipadapa ar gwiñver.

Eur voereb da Alanig, Lamm-da-Laez, ar c'havr, o chom e Kerfeunteun, a oa ivez deut d'e gaout :

« Diwallit mat ! » emezi d'ezañ, « Job a zo eur gwall loen ! »

« Bennoz Doue d'eoc'h evit hoc'h aliou », a lavaras Alanig, « met bezit dinec'h. Me a zo ar wirionez hag ar justiz eus va zu. Ha ne c'hellan ket koll ».

Mignoned Alanig en em vodas e-pad an noz en eun ostaleri er straed Kereon. Ober a rejont eno banvez

ha reuz. Ha kana a rejont kanaouennou evel ma vije bet echu an emgann ha lazet ar bleiz. Lamm-da-Laez, dreist-holl, a soursias ouz he niz. Touza a reas e vleo penn-da-benn d'e gorf, nemet war e lost ; lakaat a reas war e gein ha war e gof eun druzoni kemmesket gant eoul. Pa voe graet al labour-se ganti, ha pa voe Alanig lugernus ha reut e gof, Lamm-da-Laez a lavaras d'ezañ :

« Ha bremañ, va niz, selaouit mat ac'hanoun ha deskit ar pez hoc'h eus d'ober : evit, evit kalz, ha dalc'hit ganeoc'h ho troaz e-pad an noz. Warc'hoaz d'ar beure, pa viot war dachenn an emgann, e c'hlebiot mat ho lost blevennek gant ho troaz, ha, gant ho lost gleb, e skourjezot ar bleiz a-dreuz e fas. Ma c'hellit tiza e zaoulagad, netra gwelloc'h. Adalek neuze ne welo ket ken sklaer, hag e c'hellot dont a-benn anezañ aesoc'h. Grit da genta an neuz da gemer aon outañ ha tec'hit a-benn d'an avel : ma teu war ho lerc'h, skubit al leurenn gant ho lost ha strinkit d'ezañ ar boultrenn e-kreiz e zaoulagad. E-keit ha ma vezo o sec'ha e zaoulagad, glebit adarre ho lost, ruilhit anezañ er boultrenn hag er fank, hag adarre, taflik ha taflak, e-kreiz e zaoulagad, hag, en doare-se, ez oc'h sur da c'hounit. Ha bremañ, va niz, it d'ober eur gourvez ha kouskit mat : ni ho tihuno pa vezo deut ar mare ».

Alanig a gouskas mat. Savet oa uhel an heol pa zeuas Flaer da lavarout d'ezañ :

« Alanig, poent eo sevel ».

Alanig a dennas ar pikouz diouz e zaoulagad hag a savas.

Lamm-da-Laez ar c'havr a zegasas d'ezañ eun houad



rostet en noz-se. Alanig a zebras an houad gant plijadur e-leiz.

« Eur pec'hed e vefe koll goude debri traou ken mat », emezañ.

Eva a reas eur werennad rom evit kaout imor, ha, goude-se, ez eas gant e gerent hag e vignoned d'an dachenn evit an emgann.

## PENNAD X

Ar roue Nobl, pa welas Alanig o tont d'an emgann, touzet e gein hag e gof, hag eouliet penn-kil-ha-troad, a zirollas da c'hoarzin e-leiz e vouzellou, ken na zeuas da veza berralan.

« A, Alanig », emezañ, « louarn eo hoc'h ano, nemet louarn diou wech oc'h. Atao e kavit an tu da veza finoc'h eget ar re all ».

Alanig a stouas e c'hlin dirak ar roue, ha dirak ar rouanez, ha goude ez eas d'an dachenn en eur ober lammouigou laouen.

Job a oa deut a-raok gant e vignoned, hag a c'hortoze anezañ.

« Salud d'eoc'h, aotrou Job ! » a lavaras Alanig.

« Salud, amprevan ! » eme Job.

« Eun doare divalo hoc'h eus da saludi ! »

« Hervez e zoare e saludan pep hini, ha n'eo ket dereat komz brao ouz laer pe vuntrer ».

Urkun an houc'h-gouez a zeuas war an dachenn gant daou archer :

« Plas, plas d'ar c'hourenerien », emezañ. « Alo ! kilit, kilit c'hoaz, pelloc'h, grit eur c'helc'h bras endro d'ezo ».

Ne chomas e-kreiz an dachenn nemet Job hag Alanig.

« Alanig », a hopas Lamm-da-Laez, « na zizoñjit ket va gourc'hemennou ».

« Nann, nann, moereb. Mil bennoz d'eoc'h ».



Hag Alanig da Job :

« Bleiz koz, bremaik e teuio tomm d'eoc'h ».

Sellout a rejont an eil ouz egile, kasoni ruz e-leiz o daoulagad.

Urkun a hopas :

« Unan !... daou !... tri ! »

Hag an emgann a grogas.

◆

Job a oa gwall gounnaret. C'hoant en doa d'ober e stal d'al louarn buanoc'h eget na c'hellan lavarout d'eoc'h. Lammat a reas a-gleiz, a-zehou, e c'henou digor hag e skilfou diskrognet. Alanig, skañvoc'h eget e enebour, a gile hag a lamme d'an tu dehou pa lamme Job d'an tu kleiz. N'en doa ket ankounac'haet gourc'hemennou e voereb. Glebia a reas e lost ; hen rodella a reas goude e-touez ar boultrenn hag an traez munut, ha, pa astennas ar bleiz e c'henou, e tanfoelltras d'ezañ eur mell taol war e zaoulagad ha war e ziouskouarn, peadra da zalla ha da vouzara anezañ e-pad e vuhez. Job a glaske diboultrenna e zaoulagad. Alanig en em lakaas etrezañ hag an avel, ha gant e lost ha gant e dreid, e c'holoas e benn a loustoni. Ar bleiz ne oa mui evit ober jeu ebet gant e zaoulagad poultrennet, ha muioc'h-mui e frote anezo, muioc'h-mui e kreske e boan. Ha labour bras en doa d'ober, rak an taoliou lost poultrennek a goueze war e benn, ken stank hag ar grizilh. Ne ouie mui penaos en em lakaat na pelec'h trei. Lammat a rae du-mañ, du-hont, gant e grabanou digor o klask kaout peg e korf Alanig.

Al louarn, heñ, a c'hoarie an dro da Job. Pa welas edo dallet evit eur pennad mat, en em lakaat a reas

da skei warnañ, da gregi gant e zent ha da regi d'ezañ e ler. Ar bleiz a oa fuloret-naet. Ober a reas eul lamm trumm dirazañ evit paka e enebour, hag e teuas betek kelc'h an dud. Teurel a reas e grabanou war Lagad-Flour, ha, panevet e voe hopet d'ezañ e oa faziet, e vije bet gwall argaset an heizez kaez.

Alanig a c'hoarze goap ouz ar bleiz.

« Aotrou Job », emezañ, « lazet hoc'h eus meur a oanig paour, ha meur a dra fall all hoc'h eus graet c'hoaz. En em lakait war ho taoulin da c'houlenn pardon diganin, ha marteze e lezin ho puhez ganeoc'h ».

Met a-boan m'en doa peurlavaret e gomzou ma lammas war Job ha ma stardas d'ezañ e c'houzoug kement ha ma c'helle ober. Kredi a rae d'ezañ dont a-benn d'ober e stal d'ar bleiz e berr amzer. Ar bleiz, avat, a oa kreñvoc'h egetañ, hag a dennas e c'houzoug eus gwask ar c'hrabanou. Alanig a reas eul lamm all e-kreiz fas Job hag a freuzas d'ezañ e lagad kleiz.

« A, mat ! » emezañ, o welout ar gwad o redek, « pell' zo e oan o klask an dra-se. Eun druez eo n'int ket freuzet o-daou ».

Job a lezas eun hopadenn spontus. Mantrus e oa klevout anezañ ha gwelout ar boan a c'houzañve. Alanig a glaskas freuza al lagad all. Met c'houita a reas war e daol, ha Job, daoust d'an eoul, a grogas peg en e gorf.

« A, louarn, louarn milliget ! va lagad kleiz hoc'h eus freuzet. Met unan mat a chom d'in, hag ho taoulagad d'eoc'h-c'houi a vezo dallet dizale, hag ho korf a wisko liou ar maro ».

Job a grogas gant e zent, a skoas a bep tu, hag a glaske mouga e enebour.



« Grit goap bremañ 'ta, louarn brein, » emezañ, « ho koaperez hag ho poultrenn a gousto ker d'eoc'h, hag hoc'h eoul hag ho truzoni ne dalvezint ket d'eoc'h ».

Hag ar bleiz a waske d'e dro. Alanig ne oa ket evit ar bleiz gant e nerz-korf. Dre finesa ne lavaran ket. Met petra a dalveze d'ezañ kaout finesa p'emañ paket ha gwasket ha prest da darza ?

« Lavarit dirak an holl oc'h gaouier, laer ha muntrer, » eme Job, « pe lazet e viot bremaik. Hag oustpenn, goulennit pardon diganin ».

« Fall, fall ez a an traou », a soñje Alanig. « Ma c'houlennan pardon, ha ma anzavan dirak an holl ez oun gaouier, laer ha muntrer, e kollan va enor betek fin va buhez, ha ma ne ziskouezan keuz ebet, fin va buhez a zo tost marteze ! »

Gwall nec'het edo al louarn, me hen lavar d'eoc'h. Lavarout a reas da Job goustadik, e pleg e skouarn :

« Keuz am eus ha keuz bras da veza graet d'eoc'h an distera droug. C'houi a zo bet atao ken mat em c'heñver ! N'em eus nemet meuleudi da rei d'eoc'h. Mez am eus pa soñjan oun bet eur mignon disleal, oun treitour, hag eur gaouier brein. Hiviziken e kemmin buhez. Rei a rin d'eoc'h va holl vadou, eun teñzor prizius kuzet e-kichen tosenn Sant Mikael. Me a vo mevel en ho ti. Va gwreg ha va bugale a vezo ho servijerien. Toui a ran. Kement tra a bakin, yer, houidi, pesked a vezo d'eoc'h. O labourat, o tebri pe oc'h eva e rin atao hervez ho polontez. E pep lec'h e tiwallin ac'hanoc'h diouz kement loen faos a zo o c'hoari en-dro d'imp. A, Job kaez ! mar bezomp unanet, soñjit el labour mat a raimp hon-daou ! C'houi hoc'h eus an nerz ha me ar finesa. Ma vevomp unanet,

ne vo loen ebet evidomp er rouantelez. N'eo ket mat beza atao enebourien, ha n'eo ket brao beza amañ, hizio, oc'h en em ganna dirak an holl. Ne blije ket d'in an emgann-se, met c'houi hoc'h eus tennet ar blouzenn diwar va skoaz, n'eo ket gwir ? Warlerc'h an dra-se ne oan ket evit nac'h an emgann, pe kollet em bije va brud er vro. Met klevit, bremaik n'em eus ket graet implij eus va holl nerz. Ma em bije bet c'hoant, em bije lazet ac'hanoc'h, ha n'em eus ket graet, abalamour n'em eus ket a gasoni ouzoc'h. Eul lagad am eus freuzet d'eoc'h hep soñjal, met n'eo ket eun droug bras, rak louzou am eus evit an holl gleñvedou, hag ho lagad a c'hellan parea, mar lezit va buhez ganin ».

« Eul lagad freuzet ne vez ket pareet », eme ar bleiz, rok.

« Klevit, aotrou Job, etrezomp, eul lagad kollet n'eo ket eur gwalleur bras, peogwir e vo al lagad mat kalz priziusoc'h evidoc'h. Hag ouspenn, d'an noz, en ho kwele, n'ho pezo nemet eur prenestr da serri ; padal ar re all a rank serri daou. Met ho korf, goude beza louzaouet, a vezo pare war an taol. Me a roio d'eoc'h ar c'hevrin eus va louzou ».

« Mat ! » eme Job, « met lavarit an dra-se herroc'h, evit ma klevo ar roue hag an aotrounez ».

« Aotrou Job, n'oun ket evit kaozeal herroc'h, gant ar bec'h a zo warnoun. Na waskit ket kement, ha me a lavaro kreñv evit ma klevo an holl ez oun eur gaouier bras ha n'em eus graet nemet droug d'eoc'h. Lavarout a rin em eus keuz kenañ, hag hiviziken e servijimp ac'hanoc'h, va gwreg, va bugale ha me. Petra 'lavarin ouspenn ? Komzit... Ne c'hounezot netra o laza ac'hanoun, nemet d'en em zifenn ho pezo



goude se ouz va mignoned hag ouz va c'herent glac'haret ha kounnaret. Ma lezit va buhez ganin, e hopin bremaik a-bouez-penn : Gloar da Job ! Gloar da Job ! ... Bremañ grit evel ma karit : chom beo pe beza lazet a zo ingal d'in. Met, lavarout a ran d'eoc'h eur wech c'hoaz, eun dra gaer eo pardona d'an nesa ».

« Ho klevout a ran, louarn fallakr, met ho komzou ne reont d'in tamm plijadur ebet. Ne bardonin d'eoc'h netra ! A, c'hoarzin a rafec'h ma tegouezfe d'in lezel ac'hanoc'h da redek ! ... Bezit dichal, avat. Ne vezo ket gwelet mui Alanig al Louarn o redek e gwaremmou Brasparz ha Sant-Riwal. Al loened dizrouk a c'hello hiviziken mont eeun gant o hent hep aon da gavout eul laer pe eur muntrer kuzet en eur c'horntro. Lazet e viot ha diskroc'henet goude. Ho kroc'hen a vezo roget hag a vezo dispar d'am gwreg da lakaat en-dro d'he gouzoug pa vezo deut ar goañv. Diskroc'henet e viot, hag ho kig a vezo roet d'ar brini da zebri. N'em eus ket aon ouz ho kerent. Lern ar bed holl unanet n'int ket evit eur bleiz ».

Alanig al louarn a selaoue ha ne lavare tra. Lezel a rae ar bleiz da gaozeal kement ha ma kare. Job a gomzas c'hoaz e-pad ugent munud gant ar blijadur en doa, hag ivez gant an droug a oa ennañ.

Alanig evelato a oa deut a-benn goustadik, goustadik, hep gouzout dare d'ar bleiz, da denna e droad dehou diouz gwask ar bleiz.

Job a gendalc'he :

« A, louarn koz, n'hoc'h eus ket pell ken da veza louarn ! Ho kroc'hen a ficho gouzoug eur vleizez ! Ac'hac'ha !... »

Job a c'hoarzas an taol-se ar muia a c'hoarzas en e vuhez, met ker e koustas d'ezañ e abadenn blijadur.

Alanig a oa war evez, ha, pa welas genou Job digorbras gant ar c'hoarzadenn, e plantas ennañ e droad betek a-dreñv toull ar gouzoug. Ar pez a c'hoarvezas n'em eus ket ezomm d'hen lavarout d'eoc'h. Job a zislonkas war an taol kement tra en doa evet ha debret. Ne wele mui sklaer gant an dour a zeue en e zaoulagad, hag ar c'hoant dislonk a rae d'ezañ digeri e c'henou muioc'h-mui e-lec'h serri e javedou ha trouc'ha gar al louarn gant e zent. Troad Alanig ne chome ket da ehana ; dounoc'h-douna e tiskenne e kof ar bleiz, hag an ivinou a rae e-barz ar c'hourlañchenn eul labour ken gwaz ha m'o dije graet an dour-beuz pe an tangwall. Job a zislonkas gwad. E stomok a oa kemmet penn d'ezañ, hag e vouzellou hag e galon a oa prest da lammat diouz e greiz. Yudal a rae ar paour kaez loen. Spontus e oa klevout anezañ. Lagad-Flour hag ar rouanez a oa semplet war o c'hador.

« Truez, truez ouz Job ! » a hopas Lom.

« Lezomp anezo », eme Dipadapa.

« Truez ouz Job ! » a hopas Lip-e-Bao.

« Lezomp anezo », eme ar broc'h, « ma vo gwelet piou eo ar mestr ».

« Gwelout a reomp a-walc'h piou eo ar mestr », eme Nobl.

Hag ar roue a c'hourc'hemennas da Alanig lakaat ehan d'an emgann.

Alanig a dennas e droad, gant keuz, diouz gourlañchenn e enebour. Ruz-tan edo gwad ar bleiz.

Job a oa skuiz-naet. Gourveza a reas war an douar, eur c'houezenn gaer o tivogedi dioutañ hag e holl izili o krena evel deliou kras en avel. Digor oa e c'henou, eonenn ha glaour etre e zent. E zaoulagad a oa aet war an tu enep.



« O, lazet eo ! » a lavaras Lom.

« Allas, allas ! » eme Lip-e-Bao, « ivinou al louarn o deus tizet ar galon ! »

Mignoned ha kerent Job a grogas da ouela ha da yudal. Lakaat a rejont al loen reuzeudik war eur gloued, ha kas a rejont anezañ d'e di. Unan anezo, an hini skañva, a redas da glask eur medisin.

Alanig, daoust ma ne oa ket bet lakaet en eun doare gwall vantrus, a oa skuiz-maro. Lamm-da-Laez, e voereb, a zeuas d'e gavout, ha gant eur mouchouer, a sec'has an dour-c'houez a zevere penn-da-benn d'e gorf. Alanig a yeas goude davet ar roue hag, evel araok an emgann, e stouas e benn hag e c'hlin. Nobl a lavaras d'ezañ :

« Alanig, c'houi a zo eul louarn dreist ordinal. Gounezet hoc'h eus war ar bleiz, dre an nerz hag ar finesa. Va gwella gourc'hemennou d'eoc'h. Enoret e viot hiviziken em palez. Va c'herent ha va mignoned a vezo mignoned d'eoc'h ».

Nobl a sellas ouz ar varoned a oa er sal.

« N'eo ket gwir ? emezañ.

« Eo, eo, gwir », a lavaras an holl varoned.

« Mil bennoz, va roue », a lavaras Alanig.

Ha gwelet e voe neuze Korneg ar c'haro, Lostigloan ar c'honikl, Astenn-Gouzoug ar c'houibon, Raka ar gegin, Duard ar vran, Yann ar frilouz, Dipadapa ar gwiñver, Marjan an houadez, Rikiki ar marmouz, Frimist ar gaerell, Skouarneg an azen, Chiboudig ar c'hi bihan, Diskrogner ar c'hi-dog, Urkun an houc'h-gouez, ar big Beg-Araok, ar marc'h Bichar hag Izidor ar c'hole, o tont da saludi Alanig, ha da bokat d'ezañ.

Ar re a vage ar vrasa kasoni outañ a gamme bremañ o muzellou evit ar mousc'hoarz floura. Ar re a

lavare d'ezañ dec'h : gaouier, laer, muntrer, a lavare d'ezañ hizio : Salud, va gwella mignon. Rak gwir eo bet ha gwir e vezo atao krennlavar hon tadou koz :

Keit ha m'az po madou da rei,
Kalz a vignoned a gavi.
Kouez da-unan er baourentez,
Hag o c'havi holl didruez.

Biskoaz n'en doa bet Alanig ken niverus kerentiez. Izidor a oa eontr d'ezañ. Lostigloan a oa niz. Skouarneg a oa kenderv, Marjan keniterv, ha kalz a re all kerent a bell.

Alanig a selaoue hep kredi ger eus o meuleudi.

« Pa oan pignet er groug », a soñje-heñ, « ha p'edo va fenn e skoulm-riskl al las-kroug, rouez e oa va mignoned ha rouez-kenañ va c'herent. Ma vije degouezet ganin koll an emgann, n'em bije na kar na par d'an eur-mañ er palez ».

« Alanig », eme Nobl, « bezit em palez evel en ho kastell. C'hoant am befe gwelout ac'hanoc'h dont da Gemper da chom, rak adalek an deiz hizio e viot va c'huzulier bras. N'eo ket gant laez ho mamm oc'h bet maget en eur zont er bed-mañ, met gant furnez ha gouiziegez. Va c'huzulier e viot ha va sekretour ivez, ha va rouantelez a vo renet dispar ganimp hon-daou. Ne selaouin mui ar c'hlemmou a glevin diwar ho penn, hag, evit ma prenno an holl o genou, e lakaan ac'hanoc'h ministr ar justiz ».

« A, mat ! » eme Alanig.

« Laouen oc'h ? »

« Laouen-tre, roue galloudek. Mez am eus evelato o welout e peseurt renk uhel oun lakaet ganeoc'h ».

« Ar pez am eus lavaret a zo eun dra graet », eme



Nobl. « Na drugarekait ket ac'hanoun. Va dever a ran, ha netra ken. Gounezet hoc'h eus an emgann, gounezet hoc'h eus ivez ar garg uhel-se. Ha bremañ, en hoc'h enor, kan ha koroll ha traou war an daol ! »

Ha Nobl a hopas a-bouez-penn :

« En enor da Alanig al louarn, hip-pip-pip !... »

« ...Ra ! » a respontas an holl.

Eur biniou hag eur vombard a zistaolas eur gavotenn, hag ar paoiou a grogas da lammat skañv d'al laez.

◆

Job ar bleiz, petra e teu da veza ?

Allas ! Job a zo gourvezet war e wele, kollet gantañ e anaoudegez, hag en-dro d'ezañ e vignoned o ouela. Lip-e-Bao a zo da vat o viaoual, ha Lom a zo staget outañ eur vousklenn hir, ma 'z eo eun druez gwelout anezañ. Dilavar int holl. Ar medisin a grog en arzourn Job hag a lak e viz war ar wazienn evit santout lammou ar galon. Job a zo serret e zaoulagad. Klemm a ra dre e gousk...

« Gwall dizet eo ? » a c'houlenn Lom.

Ar medisin a ra eun hej d'e ziouskoaz.

« N'oun ket evit lavarout d'eoc'h c'hoaz », emezañ. « Gwall roget eo bet en diabarz gant ivinou binimus al louarn, hag aon am eus e teufe ar c'hourlañchenn da c'hori. Degasit d'in eur voutailhad gwin-ardant, ma vo roet d'ezañ eur banne da lonka ».

« O ya, kalz a vad a ra ar gwin-ardant », a lavaras an arz.

Diskarget e voe gwin-ardant en eur werenn ha roet da Job da eva, kreñvoc'h eget justoc'h.

« Gwalc'hi ar c'hourlañchenn a raio », eme ar medisin, « ma ne ra ket vad all ».

Eur vunutenn goude m'en doa lonket ar werennad hini kreñv, Job a zigoras eul lagad, — al lagad dehou, rak gouzout a rit eo bet freuzet d'ezañ an hini kleiz. Kerkent dihunet, avat, e skrijas Job gant ar boan. Met seul vui e skrije, seul vui en doa droug e toull e gouzoug. Setu eta e oa trist a-walc'h an doare anezañ. O welout anezañ o c'houzañv kemend-all, ar medisin a gemeras eur vuredad louzou tennet diouz eur blantenn vurzudus hag a roas eur berad da Job. Ha, kerkent lonket ar berad louzou, ar c'hlañvour a gouskas war an taol.

« Lezomp anezañ e-unan », eme ar medisin, « gwelloc'h e kousko. A-barz an noz e teuin adarre d'ober eur gweled d'ezañ ».

Hag heñ kuit.

Ar gerent hag ar vignoned en em dennas ivez.

Paour kaez Job ! Ma ne oa ket lazet-tre, e oa bet, siouaz, gwall gaset ! Nao gouli war-nugent en doa war e groc'hen !

Alanig, heñ, a oa laouen-bras. Edo o komz gant e vignoned, deut niverus d'e gaout da rei o gourc'hemennou d'ezañ. Debri a reas en deiz-se e sal vras ar palez, hag e voe lakaet ouz taol e-kichen ar roue. Nobl ne rae nemet c'hoarzin o welout e gorf touzet hag eouliet.

« Arsa, Alanig », emezañ, « n'em bije ket kredet morse edoc'h eul louarn ken fin ».

Alanig a zebras mat hag a evas kenkoulz. Pa savas diouz taol, eur mousc'hoarz a gamme d'ezañ e vuzellou. Gwelout a reas Lom, eur vousklenn hir staget outañ. Mont a reas d'e gavout.

« Allo, Lom », emezañ, « penaos emañ Job ? Ha dispar emañ ar bed gantañ ? »



« Grit goap, grit goap, Alanig, kement ha ma kerot, met eun deiz bennak e teuio hon tro-ni da ober goap ouzoc'h ».

« Feiz », eme Alanig, « an deiz-se ne zeu ket buan, hervez a welan ».

Hag al louarn a lavaras goustadik, e pleg skouarn an arz :

« Lavarit eus va ferz da Job e vefen glac'haret o welout anezañ o vervel gant e nao gouli war-nugent, rak plijadur vras am befe o rei d'ezañ eur predad all ».

Alanig al louarn a guitaas lez ar roue Nobl, ambrouget gant ar varoned, an duged hag ar brinsed, ha gant eur gerentiez niverus : daou-ugent kenderv a oa d'e heul, hanter-kant keniterv hag eun niver spontus a gerent a bell.

Dre ma kerzent, e youc'hent : Gloar da Alanig ! Gloar da Alanig al louarn ! Youc'houc'hou !

Hag an traoniennou a dregerne ivez, hag an hekleo a lavare : Gloar da Alanig ! Youc'houc'hou !

A, me hen lavar d'eoc'h, eun deiz kaer e oa evit Alanig, ha, ma vije bet beo c'hoaz, en dije lavaret d'eoc'h al levenez dispar a sante neuze en e galon.

◆

Degouezet e oant dirak Kastell-al-Laer.

« Mamm », eme Berig en eur ouela, « mamm, deuit da welout : soudarded a zo o tont d'ober droug d'imp ».

Al louarnez en em lakaas er prenestr.

« A, va faour kaez Alanig ! » emezi « lazet eo bet ganto ! Allas ! Allas ! »

Hag e kouezas war ar gambr, semplet.

« Chann ! Chann ! digorit an nor 'ta ! »

Al louarnez ne gleve ket.

« Chann ! Chann ! digorit d'imp an nor ! »

Chann he doa klevet. Digeri a reas he diouskouarn. Daoust ha n'eo ket mouez Alanig he doa klevet ?

« Piou a zo aze ? » a c'houlennas-hi.

« Alanig al louarn, ho kwaz an hini eo. Digorit d'imp an nor. Baroned ha prinsed al lez a zo deut a-berz ar roue Nobl da ober d'eoc'h eur weladenn ».

Chann a lakaas adarre he fri er prenestr. Gwelout a reas Alanig, touzet e gein hag e gof, hag e chomas souezet. Soñjal a reas dioustu e oa unan eus e droiou kamm. Met pa welas an niver a dudjentil a oa deut da ambroug anezañ, e voe darbet d'ezi sempla adarre ... met gant al levenez an taol-mañ. Diskenn a reas eta da zibrenna, da zivorailha ha da zisparla dor ar c'hastell.

◆

Alanig a reas degemer mat d'e vignoned nevez. Rei a reas d'ezo da eva sistr kement ha ma karent, ha goude, eul lommig chouchenn da bep hini.

« Siouaz d'in ! » emezañ, « n'oun ket evit rei d'eoc'h da zebri. Ne vez debret em zi nemet geot ha gwriziou kutuilhet war dosenn Sant-Mikael hag er Yeun-Elez, hag, en deiziou-mañ, e-keit ha m'edon e Kemper, va gwreg n'he deus kutuilhet na geotenn na gwrizienn. N'he deus debret netra, gant ar glac'har he doa, ha, gwelet hoc'h eus bremaik, kaer am boa hopal : Chann ! Chann ! den ne responte, rak va gwreg a oa semplet en he c'hambr gant an anken ha, dreist-holl, gant an dienez ».

Ar wirionez eo ne oa e kegin Alanig na geotenn na gwrizienn da zebri, sklaer eo. Bez' e oa enni avat yer,



houidi, gedon, ha meur a dra vat all. Met arabat e oa lakaat war an daol eun askell yar, pe diskuliet e vije bet 'e holl dorfedou.

« Petra an dra-mañ ? » a c'houlennas Lostigloan. « N'eo ket eur bluenn yar a welan war al leur-di ? »

Alanig a c'hoarzas kenañ-kenañ, ha goude e sellas ouz e wreg gant eun aer kasaus.

« Arsa, Chann », emezañ, « perak ne ziwallit ket mat en hoc'h armel eun askell ken prizius ? Eur bluenn houad an hini eo, ha ganti em eus sinet ar peoc'h warlene gant kement loen hag en deus eskell da nijal ».

An holl a gavas an dra-se kaer-meurbet. Alanig a gendalc'has da deodegi. Ober a reas d'al loened bodet dirazañ eur brezegenn hir diwar-benn kaerder ar peoc'h ha diwar ar seiz penn-pec'hed. Goude e lezas e vignoned da vont kuit.

Ha dre ma tistroent da Gemper, e lavare ar varoned, an duged hag ar brinsed an eil d'egile :

« Pec'hed eo bet tamall anezañ. An Alanig-se a zo eur sant ».

◆

Alanig a lavaras d'e wreg :

« Gwelout a rit, Chann ? Gounezet em eus. Anvet oun sekretour ha kuzulier ar roue, hag ouspenn, na brava tra ! ministr ar justiz ! »

« N'eo ket posupl ! »

« Eo, eo, ministr ar justiz oun anvet. Bremañ, an hini a zisplijo d'in n'en devo ket pell da veva ken, ma karan. E vuhez a zo etre va daouarn. Abalamour da se oun gwelet mat gant tudjentil ar palez. Pep hini a glask beza kar pe vignon d'in. A ! me hen lavar d'eoc'h, Channig, ar baotred-se a zo paotred faos : an

neb a vag en e galon kasoni ruz ouzin eo an hini a vousc'hoarz dirazoun ar floura. Aon o deus, aon o deus. A, a, keit hag e pado, e pado, ha c'hoarzadeg a vo ! »

He gwaz a oa anvet sekretour ar roue, kuzulier bras ar roue, ministr ar justiz er palez ! ... Biskoaz Chann ne oa bet hilliget he c'halon gant kement a blijadur.



## PENNAD XI

Alanig en dije c'hoaz pell amzer da veva, e Kastell-al-Laer, etre Tosenn Sant-Mikael hag ar Yeun-Elez, ken enoret hag ar roue en e rouantelez (N'ouzon ket ha bevet en dije eur vuhez skouer ha reiz : kendalc'het en dije moarvat da redek ar gwerimier ha da weladenni kludou ar yer, rak ar siou fall ne vezont ket trec'het gant eun taol teod na gant ar bluenn, met aboan argaset e teuont en-dro d'an daoulamm). Bevet en dije brao, ... panevet Kokoriko.

Anavezout a rit Kokoriko, pe, d'an nebeuta, klevet hoc'h eus ano anezañ ha lennet hoc'h eus en ho kazetenn pe klevet gant eun den bennak e oa bet lazet d'ezañ e wreg, ar paour kaez Mai-Graag, ar gwella dozverez eus holl zozverezed ar rouantelez. Dic'houzouget e oa bet gant Alanig al louarn !

Abaoe ma oa intañv, Kokoriko a glaske an tu da dalvezout e dorfed d'al louarn milliget. Touet en doa en dije lazet al louarn d'e dro. Met eur wall dra eo d'eur c'hilhog, ha pa 'z eo e ano Kokoriko, dont abenn eus eul louarn, dreist-holl pa 'z eo e ano Alanig.

Kement kilhog ha kement yar a hete maro Alanig, met goap o dije graet ouz Kokoriko, deut c'hoant d'ezañ da rei eur maro trumm d'al louarn ! Nann, nann, ne oa ket bet darbet d'ezañ soñjal zoken en drase.

Kokoriko avat a glaske, deiz ha noz, penaos kas e venoz da benn. Siouaz d'ezañ ! an deiziou a dremene

an eil goude egile, ha ne gave maro mat ebet. Ne zebre mui, ne gouske mui. Deut e oa da veza skañv ha treut, hag e gribenn he doa kollet he liou ruz-tan. D'ar mintin, e tizoñje kana « kokoriko » pa darze sklerijenn genta an deiz war gein Menez Arre.

E vignoned a c'houlenne an eil ouz egile :

« Petra c'hoarvez gant Kokoriko ? »

Den ne oa evit respont. Kokoriko ne zaremprede mignon ebet mui, ha pa c'houlenne e vugale petra a c'hoarveze gantañ, e responte d'ezo : netra. E vignoned a lavaras :

« Kollet en deus Kokoriko e holl skiant vat gant maro e wreg ! »

Nann, n'en doa ket kollet Kokoriko e skiant vat gant maro e wreg. Gant ar glac'har e oa deut zoken e spered da veza lemmoc'h eget a-raok.

◆

Kavet en doa Kokoriko an tu da dalvezout e droiou kamm d'an aotrou Alanig. Mont a reas eta da welout ar c'hilheien hag ar yer er c'hoariou tro-war-dro, ha da zisplega d'ezo e venoz. Reutaet e oa e gof, reutaet e oa e vouez, e gribenn a oa deut da veza adarre ruz-tan, ha bep mintin, kerkent ha ma tarze sklerijenn genta an deiz a-douez gwez-avalou al liorzou, e kane a-bouez-penn : « kokoriko ! kokoriko ! » evel an den brudet a hope : « eureka ! », kavet em eus !

Ya, kavet en doa Kokoriko an tu da dalvezout e droiou kamm da Alanig al louarn. Met na yar na kilhog n'en em lakaas diouz e du. Lavarout a rejont an eil d'egile :

« Alo ! setu emañ aet sot-ran ar paour kaez Kokoriko ! »



Ne oa ket aet sot-ran. Pell ac'hano.

◆

Eun deiz eta, Kokoriko a reas tro holl gludou ar c'hanton hag a bedas kement Mai-Graag ha kement kilhog en doa eun tammig kribenn ruz war e benn da zont d'e di.

« Deuit holl da Rokinarc'h », emezañ, « gouzout a rit, e-lec'h ez eus eur maen-hir ; deuit, warc'hoaz d'an noz, ma vezo graet e stal da Alanig al louarn ».

« Ober e stal da Alanig ? » a lavare ar yer ; « eun dra gaer e vefe. Met kavout a ra d'imp ez eo eun dra gwal start ! »

« Ne vo ket gwall start », eme Gokoriko, « ma vezomp unanet. Deuit da Rokinarc'h, me ho ped, hag a-benn daou zevez amañ, e vezo lazet Alanig, pe aotre a roin d'an neb a garo da drouc'ha d'in va c'hribenn ha da zisplanta ar bluenn gaera diouz va lost ».

An deiz war-lerc'h eta, a-raok serr-noz, e voe gwelet eun niver bras a yer o kemer hent Rokinarc'h. Ne zeuas ket di ar yer eus holl gêriou ar c'hanton, nann, met dont a reas evelato eus an holl gêriou tro-war-dro : eus Roudoudelc'h, Link, ar Gernevez, Penn-ar-Waremmig, Ti-Beron, Bodenna, Sant-Riwal, Lost-ar-C'hoad, Stumenven, Kerglomou, Penanger, Bodingar, Lann-ar-Maro, Keryann, Kergudon, ar Mogerou, Hengoad, Bod-Kador, Korn-Kamm, Ti ar Yun, hag all.

Eur rejimant a yer a oa aet da Rokinarc'h. A ! ma en dije gouezet Alanig an dra-se ! ... Met, evit d'ezañ beza fin, ne oa ket aet ar c'helou-se betek e ziouskouarn, hag, en abardaez-se, edo oc'h ober e droiou kamm e-kichen ar Fouilhez.

Kokoriko a reas degemer mat da bep hini.

« Deuit tre, deuit tre », emezañ, « en em stardit da c'hortoz ma vo merket e blas da bep hini ha lavaret d'ezañ petra ober ».

Dre eurvad e oa bet brasaet kludou Rokinarc'h. Panevet se n'o dije ket gouezet ar yer pelec'h en em lakaat.

Eur c'hazetenner a oa deut ivez eus Brest evit skriva diwar-benn ar pez a oa da c'hoarvezout pennadou kaer war gelaouennou ar rouantelez.

◆

Kokoriko a bignas war ar skeul.

« Selaouit », emezañ. « Alanig al louarn n'en deus ket pell da veva ken. Met evit se eo ret d'imp en em glevout mat. Bremaik ez aio unan ac'hanomp betek Kastell-al-Laer da bedi Alanig da zont da welout va bugale da barea anezo. Rak gouiziek eo, hag ar vrud en deus da veza medisin. Met n'oun ket evit kemenn da zen mont di, gwall risklus ma 'z eo ar veaj. Ma tegouez da Alanig kaout kof goullo, hogozik sur e c'hoarvezo droug gant an hini a yelo di. Ma 'z eo reut e gof, en devo marteze eun tammig pasianted. Da Rokinarc'h e teuio sur. Rak, soñjit : beza pedet da zont da weladenna kludou ar yer, pebez abadenn gaer evit al louarn koz ! Piou eta a yelo da Gastell-al-Laer ? »

Den ne responte.

« Piou, piou ? » a c'houlenne Kokoriko. « An holl o deus aon ? »

« N'em eus ket aon, me », a lavaras eur c'hilhog taer. « Me a yelo da Gastell-al-Laer en eur redadenn, hag, a-barz nemeur, e vezin deut en-dro ».



Hag ar c'hilhog bihan en em lakaas en hent hep gortoz muioc'h.

◆

Degouezet oa dirak Kastell-al-Laer. Eur c'hilhog kalonek e oa. Koulskoude e krene e galon en e greiz herroc'h eget kustum. Skei a reas eun taol, daou daol, tri zaol ... Alanig ebet ne ziskoueze e benn. Petra ober ?

Neuze e hopas ar c'hilhog a-bouez-penn :

« Kokogoogook ! »

Kerkent e tarzas penn Alanig er prenestr. Daoulagad al louarn a lufre evel tan.

« Salud d'eoc'h, aotrou Alanig », eme ar c'hilhog, gant e vouezig o krena.

Alanig a chomas souezet-maro. Penaos ? Eur c'hilhog a zeue d'an eur-se da gana da doull e zor ha da saludi anezañ ? Petra a c'hoarveze eta ? Setu perak e selaouas anezañ e-lec'h lammat warnañ hag ober eur gwask d'e c'houzoug.

◆

E-keit ha m'edo ar c'hilhog oc'h ober e dro e Kastell-al-Laer, Kokoriko ne golle ket e amzer e Rokinarc'h. Lakaet en doa ar yer renk-ouz-renk, stardet an eil ouz eben. Yer a oa war al leur-di, yer a oa war ar c'hludou, yer a oa war holl bazinier ar skeuliou, ar re-met ne oant mui heñvel ouz yer ar rouantelez. Ar remañ a oa da ziwall outo : houarnet e oa o c'hof, eur c'holier broudet en-dro d'o gouzoug, begou dir hag hir war beg pep hini, hag ivinou lemm evel nadoziou war o zreid.

Alanig a zegouezas. Kokoriko a zigoras an nor hag

a saludas anezañ gant doujañs vras. Al louarn a dennas e dog, e vantell hag e vanegou.

« Neuze eo klañv ho pugaligou kaez ? » emezañ gant eun aer truezus.

« Nann, nann, aotrou Alanig, heñchet fall oc'h bet. Amañ n'eus den klañv ebet, hag an hini klañva bremaik, me 'oar pehini e vo ».

Hag heñ o hopal :

« Kokoriko ! »

Ha dao d'al louarn ! Kroget e oa an emgann. Eur yar, diou, teir, peder, dek, a lammas war Alanig, ha da skei war e benn, war e gein, ha war e fri, a daoliou begou dir, a daoliou ivinou dir, herroc'h-herra.

Alanig a c'hoarzas da genta. Dizale, avat, e c'hoarzas glas. Kredi a rae d'ezañ en dije graet an noz-se eul lazadeg spontus. Met ar gouzoug kenta a fellas d'ezañ gwaska a reas d'ar gwad strinka eus e deod. Ne oa ket brao debri poentennou lemm. Hag an ivinou dir, hag ar begou hir a skoe, ha, dre ma skoent, kement yar, kement kilhog a hope hervez giz pep hini : a-berz Roudoudelc'h ! a-berz Bodenna ! a-berz Sant-Riwal ! a-berz Bodingar ! a-berz Lamm-ar-Maro !...

Alanig ne oa ket evit ober jeu ebet mui. Aes a-walc'h e vije bet d'ezañ dont a-benn eus eur yarig, eus eun hanter zousen pe eun dousen zoken, met en em zifenn ouz eun niver ken bras a yer houarnet a oa gwall start evitañ. Ar pep fura eta a oa mont kuit, hep gortoz. Siouaz d'ezañ ! Serret e oa an nor, ha prennet ouspenn. Dre eurvad, an alc'houez ne oa ket tennet kuit eus ar botailh. Alanig a reas eul lamm war-du an nor, a droas an alc'houez hag a sachas davetañ. An nor avat ne zigore ket, peogwir edo ar yer o lakaat skoilh d'ezi kement ha ma c'hellent.



Ar re na oant ket evit tostaat ouz an nor a gendalc'he da skei war gein Alanig ha da zisvlevi anezañ.

Alanig ne oa ket evit padout. Kounnaret e oa.

« A-berz ar Mogerou ! a-berz Kergudon ! a-berz Bod-Kador ! a-berz Ti-ar-Yun ! » a lavare ar yer dre ma skoent war gorf al louarn.

Alanig a reas eur frapadenn. An nor a zigoras, hag heñ er-maez. Met kerkent ha ma voe digoret e voe serret adarre an nor, hag etrezi hag ar post en em gavas stardet lost blevennek al louarn.

Alanig a ziskrape, a dabac'he, a c'harme. Al lost a oa paket ha paket-mat.

Neuze e voe klevet Kokoriko o hopal :

« Degasit d'in eur vouc'hal ! »

Eur c'hilhog a zegasas eur vouc'hal vras, breolimet an deiz a-raok, hag a roas anezi da Gokoriko. Kokoriko a grogas er fust gant e eskell, a hejas ar vouc'hal a-us d'e benn, a skoas gant e holl nerz hag a drouc'has lost al louarn.

Klevet e voe neuze er-maez eur glemmadenn spontus.

« A, mat ! » a lavaras ar yer pa weljont ar gwad o strinka e pep tu hag al lost blevennek o koueza en diabarz, trouc'het-krenn.

Kokoriko a grogas el lost hag a stagas anezañ ouz ar voger, eeun dindan poltred Mai-Graag, e wreg muia-karet, bet lazet, evel ma ouzoc'h, gant al louarn milliget.

En enor d'an taol kaer-se, ar c'hilheien a grogas neuze da gana ar c'han broadel. Ar yer a voe lezet ganto an diskan.

◆

Hag Alanig neuze, da belec'h e oa aet ? Aes eo gouzout ne oa ket chomet da drei ha da zistrei er

parkeier tro-dro evel bugaligou oc'h ober skol louarn. Nann. War-eeun e oa aet da Sant-Riwal, betek koad ar C'hrannou d'en em guzat. Rak, kompren a rit, ne oa ket evit mont dirak e wreg na dirak e vugale er stad m'edo neuze, mac'hagnet ha dismegañset. Ne vije ket bet anavezet gant e gerent na gant e vignoned, pe, ma vije bet anavezet, e vije bet ivez, siouaz, goapaet en eun doare kriz ! Piou eta en dije bet truez outañ ? Soñjit, piou ? Eul louarn bet dilostet gant eur c'hilhog ! N'en doa mui nemet eun dra d'ober : beva atao e-unan, e-unan, tec'hout diouz daoulagad an holl. Dre gaer pe dre heg e vevo e-unan, rak o soñjal, e tegouezo d'ezañ beza gwelet gant unan bennak ez eo prest da rosta gant ar vez.

Degouezet e oa e koad ar C'hrannou. Teurel a reas sellou a zisfiziañs en-dro d'ezañ evit gwelout hag e oa eul loen bennak kuzet e-touez an drez, pe eul labous kludet war skourrou ar gwez dero. Ne oa loen ebet e-touez an drez. Ne oa labous ebet kludet war ar skourrou. Alanig a dennas e alan an herra ma c'hellas gant ar skuizder a sante hag ar glac'har en doa. Ne oa ket evit mont pelloc'h. Pa soñje en e lost trouc'het, e krede d'ezañ e oa trouc'het ivez e zivesker. Azeza a reas evit ober eun diskuiz. Allas ! allas ! ne oa mui evit azeza, ken kizidik all e oa bremañ e benn-adreñv !

Alanig, neuze, a ziskennas betek eur stivell evit gwelout e-barz an dour sklaer ar gaou a oa bet graet d'ezañ, ha gwelout a reas e oa eur gaou bras. Graet e oa anezañ eul louarn besk !

Edo o sellout ouz e benn-adreñv e melezour an dour, pa c'houitellas eur voualc'h en eur vodenn drez. Alanig a glevas goaperez he c'houitelladenn. « N'oun ket evit chom amañ », emezañ. Mont a reas larkoc'h er



c'hoad. Pelloc'h e klevas eur gegin o ragachat. Dao ! gwelet e oa bet adarre ? Trei a reas a-gleiz, hag edo o heulia eur wenodenn pallennet gant geot munut ha bokedou-laez, pa welas dirazañ, troet gantañ e gein, eur c'honikl oc'h ober chiboud en eun doare ken brao !

Edo azezet war e lostig flour-flour, gwenn-gwenn, berr-berr, eul lostig a netra, ha koulskoude kalz brasoc'h eget e hini d'ezañ, paour kaez Alanig al louarn !

Alanig, gant aon da veza gwelet, a gemeras eur wenodenn all, war an tu dehou.

Soñjal a rae dre ma kerze : ret e vefe d'in kavout eur mignon bennak da gas d'am gwreg ar c'helou trist. Piou a gavin ? Eur paour kaez reuzeudik, a zo kouezet warnañ eur gwall zarvoud, a goll dre an hevelep taol e holl vignoned, ha va istor trist a lakaio levenez en o c'halon. Petra ober ?

Alanig a soñjas neuze en doa eun dra fur d'ober : mont war-eeun da gavout eur medisin bras hag a c'hellje parea an trouc'h ha lakaat d'ezañ marteze, — en amzer bremañ e reer kemend-all a draou burzudus ! — ya, lakaat d'ezañ eul lost faos.

Mont a reas er-maez eus koad ar C'hrannou, aon gantañ atao beza gwelet. Kent e valee war lez an hent evit tizout al labousedigou ha yer an tiegeziou. Bremañ, avat, e valee er foz gant aon da veza gwelet gant ar yer hag al labousedigou. Eul louarn trist e oa deut da veza. Ne ehane ket sellout en-dro d'ezañ, ha dreist-holl a-dreñv, ha da gement sell, e wele e oa eul louarn besk !

Buoc'henned a oa o peuri war an hent. Lammat a reas er park. Er park, eur gazeg hag eun ebeul a zaoulamme evit c'hoari, leuniet o c'hof pell 'oa. Dre

eurvad e oa raden hir ha bodennou kelenn en daou du d'ar foz. Alanig a valeas goustadik diouz tu ar raden, rak aon bras en doa ouz deliou lemm ar c'helenn. Lakaat a reas e holl finesa da vale dre guz. Ar chas, avat, a sant c'houez, hag al loen paour a glevas : aou, aou ! war e lerc'h.

Neuze avat n'en doa mui na droug na mez, nag aon da veza gwelet. Ober a reas eul lamm eus ar foz, ha dao ! a-dreuz ar parkeier, ken buan hag an avel. Tremen a reas e-biou da Rumengol, e-biou d'an Ospital, e-biou da Zaoulaz, e-biou da Loperc'hed (rak gwelloc'h e kave chom hep treuzi ar bourc'hiou). Hag edo degouezet war zouarou Plougastell.

Aet e oa skuiz ha berralan, ha naon en doa ouspenn. Da belec'h mont ? Heulia a reas an aodou. War-dro serr-noz, an deiz war-lerc'h, e tegouezas e Langristin. Goullo e oa e gof, ha vad en dije graet d'ezañ kig yar pe gig all. Ne oa ket gwall figus d'ar mare.

En eul liorz, eur yar goz a nije da gluda en eur wezenn- avalou. Alanig a dostaas. Klask a reas komzou flour evit saludi anezi. Met kollet en doa e deod, da lavarout eo, en doa kollet ouspenn an hanter eus ar finesa en eur goll e lost. Ne gavas nemet eun « noz vat » berr da lavarout d'ar yar goz. Ar yar ne respontas ket eur salud ken difeson. Alanig a grogas neuze da drei ha da drei dindan ar wezenn evit lakaat ar yar goz da voredi ha da goueza etre e grabanou.

Ne oa ket darbet d'ar yar goz moredi na koueza, me hen lavar d'eoc'h, rak kerkent ha ma welas e oa besk al louarn, e tirollas da c'hoarzin ha da c'hoarzin, ma tihunas ganti ar yer hag ar chas.

Alanig a gavas gwelloc'h mont kuit hag ober kof goullo e-pad eun nozvez c'hoaz. Koulskoude, ne blije



ket d'ezañ nemeur tremen eur seurt nozvez, rak eun nozvez gant kof goullo a zo skuizus ha yen. Mont a reas pelloc'h eta da c'hoari en-dro d'eur vereuri all ha da glask eur poñsin dianket bennak da chaokat.

Degouezout a reas gant eur bleiz, hag ar bleiz, eeun-hag-eeun, a oa kenderv kompez da Job, ha kar da Lom.

« Noz vat, aotrou », a lavaras d'ezañ Alanig, « en eur vont e-biou ».

« Noz vat, estrañjour », eme ar bleiz, « rak gwelout a ran n'oc'h ket eus ar vro ? »

« Gwir a lavarit, aotrou, n'anavezan ket ar vro. Ganet oun e Kemper, e palez ar roue, ha da Vrest emaoun o vont d'ar red, da glask eur medisin bras da zont war-dro Job ar bleiz ».

« War-dro va c'henderv neuze ? »

« A, Job a zo kenderv d'eoc'h ! »

« Ya vat ! »

« Mat, gouzout a rit eo bet, en deveziou-mañ, gwall vac'hagnet gant Alanig al louarn ? War e wele emañ abaoe. Ne ziskrog dioutañ an derzienn. War-dro 40 en deus atao. Medisined Kemper o deus kollet fiziañs. Setu emaoun o vont da Vrest da glask eur medisin all. Evit mont buanoc'h e soñjen mont dre an Treiz, hag em eus kollet va hent. Ken d'in beza aet gant an hent bras penn-da-benn betek Landerne ! »

« Paour kaez Job ! » a lavaras ar c'henderv.

Alanig a gendalc'has :

« Ha plijout a rafe d'eoc'h, aotrou, diskouez d'in an hent betek Plougastell ? »

« Ne ziskouezin ket d'eoc'h henoz an hent, ha ne dalvez ket d'eoc'h mont da Vrest a-raok warc'hoaz vintin. Pa viot degouezet e Brest e vo serret an holl diez. Chomit ganimp da dremen an noz, ha war-

c'hoaz ez in ganeoc'h da Vrest, ha goude da Gemper, rak n'oun ket bet o welout va c'henderv pell 'zo ».

« Feiz, memes tra », a lavaras Alanig.

An noz a oa sklaer. Al loar a bare en hent.

« It araozoun », eme Alanig, « rak n'ouzon ket an hent ».

N'eo ket abalamour na ouie ket an hent eo en doa c'hoant da chom war-lerc'h, nemet abalamour e oa trouc'het e lost, hag e vije gwelet an trouc'h dindan sklerijenn al loar.

Alanig a voe degemeret mat e ti ar bleiz. Lavaret e voe d'ezañ azeza e-tal an tan evit en em domma. Ne blije ket nemeur da Alanig mont d'en em domma ouz an oaled, rak gant gor an tan e teue ar gouli fresk da veza gwall gizidik, hag ouspenn, aon en doa da ziskouez e benn-adreñv mac'hagnet. Respont a reas eta ne oa ket skuiz, hag e kave gwelloc'h chom en e sav.

Chom en e sav evit debri ? An holl a chomas souezet.

Alanig en em lakaas evel eur paour kaez, en eur c'hornig teñval, hag e gein troet diouz ar sklerijenn. Souezus e oa gwelout pegen lent e oa deut da veza abaoe ma oa bet mac'hagnet.

Kenderv Job a selle outañ hep tenna diwarnañ e zaoulagad.

« Lavarit d'in, aotrou, daoust ha n'oc'h ket eul louarn, ha kar marteze da Alanig an treitour ? »

Alanig a respontas :

« Nann, nann, na gredit ket. N'oun ket louarn ha n'oun ket eus gouenn al lern, ha n'anavezan Alanig nemet dre an torfedou spontus en deus graet ».

« N'oc'h ket eul louarn? Souezus eo kenañ. Koul-



skoude, ho fri, ho tiouskouarn, a ziskouez oc'h eus gouenn Alanig, hag, hervez am eus lennet war ar c'hazetennou, Alanig al Louarn, touzet hag eouliet e gorf, a dle beza heñvel ouzoc'h. »

« Emañ graet ganin », a soñjas Alanig, « ma tegouez d'in beza anavezet ».

Hag ar vleizez, en eur lipat eun askourn oan, bet krignet dek gwech a-benn neuze, a selle gant daoulagad avius ouz korf Alanig, daoust d'ar paour kaez louarn beza aet kastiz dre an trubuilhou en doa gouzañvet e-pad an deveziou tremenet.

Neuze, Alanig a lavaras herr :

« N'oun ket eul louarn ! n'oun ket eul louarn ! Evit d'in beza heñvel ouz Alanig, n'oun ket kar d'ezañ : Alanig en deus eur mell lost blevennek ha me n'em eus lost ebet ».

Hag e tiskouezas e benn-adreñv, nemet ken buan ma ne c'hellas den gwelout ruzder an trouc'h.

Debri a reas eun tamm. Lavarout a ran eun tamm, rak kof moan a reas, hag ar soubenn a voe roet d'ezañ da dañva ne oa warni o neui takad druzoni ebet.

Setu eta, pa voe aet ar vistri da gousket, e lammas Alanig er-maez dre ar prenestr evit mont da glask eun dra bennak da leunia e gof.

En em gavout a reas en eur parkad sivi. Alanig a anaveze mat sivi Plougastell, ha meur a wech, a-raok ma voe graet anezañ eul louarn besk, en doa tañvaet anezo e Kastell-al-Laer. Daoust d'ezañ karout gwelloc'h ar c'hig fresk kutuilhet war ar c'hludou, ne rae ket beg figus war ar sivi ken saourus. Soñjal a rae : « Ma n'eus ket enno magadurez, karga a raint atao va c'hof, ha vad eta da heul, rak n'eus netra

tristoc'h da c'houzañv eget eur c'hof goullo gant eur galon digor.

Alanig a lammas eta er c'henta parkad sivi a gavas. Siouaz d'ezañ ! A-boan en doa sunet unan pe ziou ma voe klevet en noz eun tenn o strakal, hag Alanig o yudal evel eul loen gloazet marvel.

Allas, allas ! Alanig, 'm'eus aon n'oc'h ket louarn ken ? Penaos ne ouiec'h ket e oa diwallet ar sivi er parkeier, ha ne vez ket lakaet an dourn war madou an nesa hep droug pe doan da gaout ? An hini a zo desket a gavo atao desk. Derc'hel a reot soñj eta eus an noz-mañ, ha meur a wech e lavarot e oa gwall leskidik an holen bet diskarget war ho penn-adreñv, aet, siouaz d'ezañ, kizidikoc'h adarre !

Ne gredas ket Alanig distrei da di kenderv Job. Da sutal ! Alanig a oa droug ennañ. Ar wall chañs a oa kroget da stourm outañ ha ne gare ket re en holl eur seurt planedenn griz. Redek a reas dre an hentou gwaskedet ; c'hoari a reas an dro d'ar c'hêriou, o klask an tu da c'hoari eun dro gamm, ha ne reas nemet eun dro wenn.

◆

Pa darzas sklerijenn genta an deiz, Alanig en em gavas dre eurvad e-tal an Treiz. Krena a rae, skournet ma oa bet, nann gant yenijenn an noz, met gant an naon hag an disvoued.

Klask a reas an treizour. Hemañ, avat, a oa oc'h eva eur banne kafe tomm en ostaleri, e di karet. Alanig, gant an aon en doa da rei da c'houzout e oa degouezet al louarn besk er vro (rak anavezet e vije bet) a gavas gwelloc'h lammat dioustu er vag, azeza enni, ha gortoz.



A-benn eun ugent munud bennak, e tegouezas an treizour.

« A, a ! » emezañ, « eul louarn em bag, o c'hortoz ac'hanoun ! Daoust ha n'eo ket Alanig an hini eo ? He ! diskouez da benn-adreñv 'ta, ma welin an dismegañs a zo bet graet d'it ».

« Dao ! » eme Alanig, « anavezet oun ! »

Hag e lavaras d'an treizour :

« Gwir a lavarit, aotrou, me eo Alanig al louarn, ar paour kaez louarn besk, reuzeudik ha glac'haret, dilezet gant e vignoned, argaset gant an holl. Ne dalvezas ket d'in touza va bleo, eoulia va c'hroc'hen : me eo al louarn besk. Me a oa fin gwechall ; va finesa, avat, a zo nijet kuit : me eo al louarn besk. Me a zo bet enoret e palez ar roue Nobl, ha, siouaz d'in, ne vin ket enoret ken : me eo al louarn besk. Me am eus c'hoariet meur a dro gamm da Job, da Lom ha da Lip-e-Bao. Allas, allas ! echu eo ar c'hoariadeg : me eo al louarn besk. Gwechall e lakaen ar yer da voredi ha da goueza eus o c'hludou ; ar yer, avat, ne voredint mui o welout ac'hanoun ; ober goap ouzin, ne lavaran ket : me eo al louarn besk. Me a zo tonket d'in hiviziken beza disprizet gant an holl, beza argaset, ha mervel gant an naon en eur foz bennak war lez an hent, rak ne c'hellin mui touella na yar, na kilhog, na moualc'h, na konikl... Allas, allas, allas ! gwir a lavarit, aotrou : me eo al louarn besk ! »

Hag Alanig a zirollas da c'hoarzin. An treizour a soñjas :

« Al louarn souezus-mañ a ra goap ouzin. Sur awalc'h n'eo ket Alanig an hini eo. »

Hag, en eur c'hoarzin d'e dro, e tiskoulmas korden

ar vag, hag edo o vont da lammat e-barz. Alanig, avat, en doa kemeret eur roeñv, ha, gant eur vountadenn ouz ar c'hal, e roas tiz d'ar vag hag he c'hasas eun dek metr bennak pelloc'h.

An treizour a voe darbet d'ezañ koueza er stêr.

« Al louarn milliget ! » emezañ.

« Pa lavaran d'eoc'h oun al louarn besk ! » eme Alanig, hep teurel kont en e sotoniou.

◆

Ar mor a ziskenne, hag ar stêr Elorn, da vare an dichal, a vez tiz bras ganti. Alanig a roeñvas, a roeñvas. Re zisvouedet edo, avat, ha n'en doa mui nerz a-walc'h da vlenia e vag. Dilezel a reas eta ar roeñvou. Lakaat a reas d'ar ouel, ha dao ! war-du Brest da heul nerz an dour. Kalz aesoc'h e oa d'ezañ.

Ne gredas ket mont da zouara e Brest, rak ne anaveze ket ar porz-mor. Heñcha a reas eta e vag war-du aod Sant-Mark, hag eno, hep beza gwelet gant lagad ebet, e touaras al louarn besk.

◆

Alanig a gerzas war-du Brest, ar gêr vras. Mall a oa gantañ degouezout, rak skuiz e oa, ha naon bras en doa.

« E Brest », emezañ d'ezañ e-unan, « e kavin an tu, mod pe vod, da c'hounit va boued braoik-tre, e-pad eun abadenn, ha diwar goust ar re all zoken ».

Ne ouie ket, avat, penaos mont e kêr. Re a loened a wele er straedou. Penaos ober ? Gortoz an noz ? Ya, furoc'h e oa d'ezañ marteze. Mont a reas eta e tu ar mor, e-lec'h e vije bet e-unan. Gourveza a reas war an traez.



Alanig a selaoue tonnouigou ar mor o vouskana en e gichen. Soñjal a reas en e wreg hag en e vugale, o ouela du-se e Kastell-al-Laer, o klask gouzout petra oa deut da veza mestr an ti. Hirvoudi a reas dreist-holl war o flanedenn griz.

Deut e oa an noz. Alanig en doa graet eur c'housk. Sevel a reas. Diskuiz e oa marteze, met naon du en doa ivez. C'houez ar pesked fritet en tiez tosta a zeue gant flourder da hilliga d'ezañ e fronellou. Met, peogwir ne gargo c'houez vat ar rost ar c'hof morse, Alanig a yeas pelloc'h. Rak ne blije ket d'ezañ mervel gant eur c'horfad a spi.

Gwelout a reas war ar c'hae eun niver spontus a varikennadou gwin nevez degaset eus bro Spagn.

« Ar gwin », a soñjas Alanig, « a zo eun evadur nerzus, ha, panevet ar gwin, n'o dije ket ar soudarded gounezet ar brezel diweza ».

Teurel a reas eur sell en-dro d'ezañ. N'oa arz ebet oc'h ober e valtouter tro-war-dro. An ostaleriou, avat, a oa enno dokerien, pesketaerien gregin ha martoloded all oc'h ober cholori. Alanig a oa e-unan war ar c'hal.

« Mat », emezañ.

Klask a reas eur maen. Laoskaat a reas a daolioui-gou sioul stouvell eur varikennad gwin ruz, ha, dre doull ar stouvell, ar gwin Spagn, houpik, houpik, a savas betek gourlañchenn Alanig.

Al louarn a evas eur c'horfad, ha zoken eur c'horfad re vras. A-benn eun abadenn e reas eur mell hik, ma voe darbet d'ezañ beza klevet diouz an ostaleriou. A-walc'h a win Spagn en doa evet. Ar blouzenn, dre doull ar stouvell, a gouezas er gwin. Alanig, aet dinerz e zivesker, hag e benn o voudinella, a gouezas

war linenn e gein etre diou varikenn. Chom a reas eno, hep fiñval, da gousket betek antronoz vintin.

Nann, ne oa mui al louarn kaer, al louarn fin a oa bet. Koll a reas e finesa en deiz ma voe graet anezañ eul louarn besk. Diheñchet en em gave, ha, kaer en doa klask, ne gave ket e pe du mont da veva, na peseurt buhez beva. Ne oa mui eus gouenn ebet.

Antronoz vintin, e oa Alanig o pourmen war ar c'hae, pounner e benn ha skañv e gof. Kavout a reas eur gerc'heiz, o pourmen ivez, he fenn en avel.

« Salud d'eoc'h, itron gaer », eme Alanig.

« Salud, aotrou ».

« Ne labourit ket hizio, itron ? »

« Aotrou, n'oun ket boazet da labourat, ha biken ne labourin ».

« A ! eun dra gaer eo beva hep labourat, ha kalz a garfe beva eur vuhez ken aes. C'houi a zo pinvidik moarvat, ha marteze hoc'h eus en ho ti kalz mitizien hag eun niver bras a vevelien ? »

« Ne vagan na matez na mevel, ha n'em eus evit ti nemet eur gwasked bennak da dremen an noz ».

« Ha penaos e vevit neuze ? »

« O, ne vevan ket evel eur rouanez, pell ac'hano. Pa zeu naon d'in, ez an da azeza war ribl an dour, hag e c'hortozan. Ar pesked a dosta en eur c'hoari. Pa vezont tost a-walc'h, ec'h astennan va gouzoug hir ha va beg hiroc'h c'hoaz, ha gwaz a se evit ar pesk dievez ! Eul lonkadenn, hag echu tout ! »

« Ha ne labourit ket ? »

« Perak labourat, p'em eus da zebri kement ha ma karan diouz va c'hoant ? »

« Mat, kenavo neuze ! »

« Perak kenavo ken buan ? C'hoant hoc'h eus da



lavarout d'in eun dra bennak c'hoaz, ha ne gredit ket digeri frank ho kalon ».

« Gwir a lavarit, itron gerc'heiz, eun dra bennak em boa da lavarout d'eoc'h. Klevit va istor ha va flanedenn griz. Me a zo eul louarn, daoust d'in beza dilost. Va lost ? Chomet eo du-se war dachenn an emgann, etre krabanou an Ankou, ha darbet eo bet d'in chom em pez, penn-kil-ha-troad. Bremañ eta en em gavan en eur stad trist ha souezus. Eur c'hemm bras a zo c'hoarvezet em buhez gant ar gwalleur-se. Ne c'hellan mui gounit va boued evel ma raen a-raok, ha diwar o c'hlud, ar yer hag ar poñsined a ziroll da c'hoarzin kerkent ha ma welont ac'hanoun. Hogen, em yaouankiz, n'em eus desket micher ebet, ha, koulskoude, ret-mat eo d'in bremañ labourat. Penaos ober ? Kredi a rae d'in da genta ho pije bet marteze labour evidoun. Met peogwir ez evit diwar goust ar chañs, eveldoun-me gwechall, e klaskin adarre beva evel ma raen a-raok ».

« Aotrou louarn, mar demaoc'h o klask labour, aes a-walc'h eo d'in rei d'eoc'h da c'houzout pelec'h e kavot implij d'ho nerz ».

« Pelec'h eta, itron ? »

« En eun ti-moulerez ».

« Ya, met n'ouzon micher ebet ».

« Ba, ba ! n'ouzoc'h micher ebet ! Sur e ouzoc'h eur vicher bennak ! En ti-moulerez a anavezan emeur o vrasaat an ti evit m'o devo lojeiz ar mekanikou nevez. Lakaet e viot d'ober pri d'ar mañsoner, pe bignat mein glas d'an toer, pe, er moulerez, da soursial war-dro ar mekanikou, da larda ar rodou ... ha me 'oar-me ! »

« Ya, ya, barrek oun war ar micheriou-se. Mont a ran dioustu da welout. Kenavo, ha trugarez ».

« Kenavo, ha chañs vat ».

Ar gerc'heiz a oa deut naon d'ezi : mont a reas da besketa.

Alanig en doa naon abaoe pell-bras : mont a reas da glask labour.

Degemeret e voe er moulerez da skuba al leur-di ha da gempenn ar mekanikou.

Ar yaou e oa, ha war-dro div eur diouz an abardaez, ar mekanikou a dregerne hag a grene ganto an ti hag an diazezou betek an doenn. Alanig a wele ar mekanikou-se evit ar wech kenta, ha souezet e chome o welout penaos ez ae ar paper gwenn etre ar rodou hag e teue er-maez dre ar penn all, pleget ha moulet, ha graet anezañ eur gazetenn. Gwall nec'het e chomas avat, pa welas al labourerien o kemer eur gelaouenn, o tigeri anezi, hag o klevout unan anezo o lavarout kreñv :

« Selaouit holl, ma klevot eur pennad eus troiou kamm Alanig al louarn, Alanig al louarn besk... »

Hag e komzent etrezo.

« Pelec'h emañ bremañ Alanig ? »

« Feiz, n'ouzer ket ».

« O, kavet e vezo, rak eul louarn besk a vez gwelet a-bell... »

Alanig, pa glevas kemend-all, a danfoeltras e skubelenn n'ouzon ket e pelec'h, a lammas er porz hag ac'hano er straed. Buan e tegouezas er straed Siam, ha war-eeun d'an traoñ war-du ar pont bras, en eur redadenn, an arzed, ar bleizi, ha kalz loened gouez all war e lerc'h ».



« Al louarn besk, al louarn besk ! Stankit an hent d'ezañ ma vo paket ! »

Alanig, avat, ne chome ket da selaou. Redek a rae kement ha ma c'helle, skañv evel an avel. E penn ar straed Siam, pevar femoc'h-gouez a oa kroget da zigeri ar pont. Allas ! pa zegouezas, petra ober, pelec'h mont ? Ma c'hellfe tec'hout betek en tu all d'ar Benfel ! Ha dao, war ar pont bras ! E-kreiz edo digor-frank. Ne c'hellas ket Alanig ober eul lamm pell a-walc'h evit tizout an hanter all eus ar pont. Koueza er mor a dregont metr a uhelder ne lavaran ket. Ober a reas eur plouf spontus en dour, ma lavaras al loened all a rede war e lerc'h :

« War e gof eo kouezet. Sur eo krevet ».

Distrei a rejont d'o zi. Ne oant mui gwall nec'het gant Alanig al louarn besk. Eo, paotred ar c'hazetennou a redas d'o bureviou, a gemeras o fluenn, hag a skrivas war baper eur pennad all eus buhez Alanig, ar pennad diweza, e grede d'ezo.

Ne oa ket ar pennad diweza eus buhez Alanig. Nann, nann, arabat kredi. Eul louarn da laza a zo ken start ha kaz. Goulennit digant ar chas hag e vezo lavaret d'eoc'h.

Droug kof en doa bet Alanig en eur goueza, met ne oa ket lazet. Neui a reas dre zindan an dour e-pad eur pennad mat. N'ouzon ket ha gouzout a ra al lern neui pell amzer dindan an dour. N'eus forz, rak lavaret em eus : Alanig n'eo ket eul louarn evel ar re all.

Pelec'h en doa douaret ? Den ne ouie. Kredi a rae d'an holl e oa bet beuzet evit mat.

Pa glevas ar c'helou, ar roue Nobl a zeuas da veza trist. Gervel a reas loened jentil e balez :

« Prinsed ha baroned », emezañ, « gwall gelou a

zo deut, ar beure-mañ, eus Brest. Alanig al louarn en deus kavet e varo hag eur maro trist : kouezet diwar ar pont bras, ha beuzet er Benfel ! A, trist oun hizio ha glac'haret-kenañ. Kollet em eus an aotrou desketa, an hini fura, gouizieka, speredeka a oa em rouantelez. Ouspenn eur wech en deus saveteet ac'hanoun. O selaou anezañ ne gavis morse da glemm. O selaou e enebourien em eus bet atao reuz ha dispac'h warlerc'h o aliou. Alanig a oa va gwella mignon, va mignon gwir, gwelout a ran bremañ. A, ken d'in beza selaouet anezañ atao ! E aliou a oa fur, e furnez a oa bras ! Allas, allas, allas ! »

Ar brinsed hag ar varoned a selaoue o roue, hep ranna etrezo an distera komz. Nobl a gendalc'has :

« A ! keuz am eus, ha keuz bras. Piou a vezo va c'huzulier hiviziken ? Piou a soursio ouz traou ar rouantelez ? Koll am eus bet. Digoll n'em bo ket. Priñsed ha baroned, selaouit mat ac'hanoun : biken n'ho kredin mui, hag an hini a gredo rei d'in eun ali bennak hep va aotre a vezo trouc'het e deod d'ezañ war an taol. Ha bremañ it diwar va zro, ha lezit ac'hanoun va-unan ».

◆

Ar c'hazetennou o doa embannet maro Alanig o doa embannet eur c'helou faos. Al louarn besk en doa douaret e-tal kastell Brest, hag ac'hano, dre hent treuz ha dre hent doun, en doa gounezet bro Leon.

Ne vevas ket eno e peoc'h gant e gof ha gant e goustiañs. Rak kaout keuz ne roe ket d'ezañ kof reut, ha ret-mat e oa debri diou wech bemdez. Ha petra debri evit beva ? Eno edo an dalc'h. Ne oa ket Alanig evit beva gant e vicher abaoe ma oa bet trouc'het



e lost, ha ne oa ket kennebeut evit en em ziskouez dirak e vignoned na dirak e enebourien gant ar vez en doa.

Penaos e vevas ar pennad-se eus e vuhez ? Den n'en deus gouezet morse, ha biken den ne c'helle gouzout. Hir e kavas an amzer, pa ranke beva atao e-unan, e-unan, ha pa ne gave netra evit en em zidui.

Eun deiz, pa gavas d'ezañ e oa ankounac'haet e droiou kamm gant an holl, e tistroas da vro e gavell, da veva eur vuhez reiz war dosenn Sant-Mikael binniget, pell diouz e vignoned, pell diouz e enebourien, ha dianav d'an holl.

Siouaz d'ezañ ! Pa zegouezas dirak tosenn Sant-Mikael, e welas eun dra drist : Kastell-al-Laer, ken kaer war beg ar menez, a oa bet diskaret, dismantret betek an diazezou ! E wreg hag e vugale a oa bet lazet emichañs, rak ne gavas liou anezo e nep lec'h. Neuze e kollas kalon evit mat. Kavout a reas d'ezañ ne chome tamm nerz ebet mui en e zivesker. Azeza a reas war unan eus mein an dismantrou, hag e krogas da yudal, da yudal evel eur bleiz, war e blanedenn griz, war hini e wreg hag e vugale.

Ya, kollet en doa kalon evit mat, ha, daoust d'ezañ beza war yun abaoe eun nebeut deveziou, n'en doa mui ezomm eus netra, nag eus kig polezi, nag eus kig poñsined, ha pa vije bet fritet d'ezañ.

Eiz devez hag eiz nozvez e chomas war beg ar menez da hirvoudi ha da ouela, betek ma n'en doa mui nerz a-walc'h evit klemm, betek ma ne chome mui daerou en e zaoulagad paour, betek ma oa deut da veza treut, treut evel eur relegenn ha brondu e benn gant an dienez. D'an eizvet devez, d'an eur ma edo an heol o vont da guzat, e krogas krenijenn an

derzienn da heja d'ezañ e gorf. Ne rede mui en e wazied nemet eur gwad paour ha dinerz. Ar maro a oa tost.

Eeun-hag-eeun, pa voe aet an heol a-ziwar weled, e rentas Alanig e vuhez war beg ar menez, dirak an holl gêriou hag ar parkeier en doa graet enno meur a dorfed ha meur a dro gamm a-hed e vuhez eürus.

Kerkent ha ma voe marvet Alanig, e voe klevet ar Youdig, e-lec'h ma vez stlapet ar chas milliget, oc'h ober eun trouz spontus, evel ma vije bet an holl chas-se o razailhat hag o c'harmi hag o c'houlenn al louarn reuzeudik.

Ne voe ket stlapet al louarn er Youdig euzus. Nann. E gorf a chomas e-pad hir amzer war beg ar menez, gwalc'het gant ar glao ha krazet gant an heol.

Eun abardaez-noz, eur vran a zegouezas d'ezi tremen e-biou d'an dosenn. Gwelout a reas Alanig maro, hag e relegou paour astennet e-touez ar brug. Mont a reas dioustu da gas ar c'helou dre ar vro.

Penaos ? Alanig a oa marvet war gorre menez Sant-Mikael, pa grede d'an holl e oa bet beuzet er Benfel ? Penaos en doa gallet en em denna diwar an drouklamm ha mont betek menez Arre hep beza gwelet ? Arabat beza souezet re en holl : eul louarn en deus betek mervel meur a dro gamm en e sac'h, hag e tispak anezo pa soñjomp an nebeuta.

Eur barz a savas eur werz en enor da Alanig, ha nebeut goude e veze kanet ar werz-se d'al leuriou nevez, d'ar peurzournou, d'ar foariou ha d'an ambleudadegou ed-du. Klevet em eus kana anezi meur a wech e Landi, e Plougastell, e Kastell-Paol, e Brasparz hag e lec'h all. Bep taol em eus kavet anezi brao-



kenañ, ha bep taol ouz he c'hlevout eo deut an dour em daoulagad.

◆

Setu echu, fall ha mat, troiou kamm Alanig al Louarn. Mar o deus plijet d'eoc'h, gwell a se. Poaniet em eus da zisplega anezo ar gwella ma 'm eus gallet. Dalc'hit soñj eus ar blijadur hoc'h eus bet ouz o lenn e-pad an nozveziou goañv, azezet e-tal an tan, hag ankounac'hait ar pennadou goular hag eun tammig digempenn hoc'h eus kavet, bep ar mare.

Evidoc'h eo bet skrivet troiou kamm Alanig, hag ar blijadur hon eus graet d'eoc'h a vezo evidomp ar brasa diboan.

# ALI A BOUEZ

Lavaret hor boa e vije niverenn ebrel 1937 niverenn diweza « *Kannadig Gwalarn* ». Gant na chom, avat, nemet eun nebeudig koumananterien, eun ugent bennak (ar re all o veza dilezet ac'hanomp pe o veza koumanantet da « *Walarn* »), echui a reomp « *Kannadig Gwalarn* » gant an niverenn-mañ.

Koumananterien « *Kannadig Gwalarn* » a vo kaset d'ezo diou eus niverennou « *Gwalarn* » ar bloaz a zeu, dibabet emesk ar re aesa da lenn. Ma kavont gwelloc'h, e c'hellont kaout en-dro o arc'hant evit an niverennou n'o devo ket.

Eur c'halvadenn start a reomp da goumananterien « Walarn » da adkoumananti ar buana ar gwella. Kaletoc'h-kaleta e teu ar stourm, gant ar priziou o kreski a bep tu. Ret soñjal n'eus ket betek-hen, gant ar c'houmanantou hepken, peadra da voula c'houec'h niverenn, ha war wasaat e c'hellfe mont an traou c'hoaz.

Eur ranngalon eo bet d'imp rankout chom hep embann en niverenn-mañ ar skeudennou hollgaer treset gant P. Peron. Pa vo advoulet « *Alanig* », da lavarout eo, pa ouezo ar Vrezoned lenn o yez gwelloc'h eget hizio, e c'hellint beza embannet, moarvat.

■

En niverenn a zeu e voulimp kalz a bennadou chomet war-lerc'h en dro-mañ. Eun nebeut keleier hepken a roomp amañ, berr-ha-berr :

Adembannet e vo dizale AR FALZ, ha n'eo ket maro, evel ma lavar tud 'zo.

Eul levr talvoudus-dreist a zo bet embannet gant an Ao. F. Vallée : « *Mots français et Bretons classés d'après le Sens* ». Priz : 12 lur (a gredomp). Skriva d'an Ao. F. Vallée, 37, rue St-Benoit, Sant-Brieg.

Deiziaduriou Brezonek evit 1937, treset gant X. de Langlais, a vo embannet gant « *Union des Œuvres Bretonnes* », Pleiber-Krist. Priz : 20 real ar 5 ; 10 lur an 12 ; 16 lur an 20 ; 75 lur ar 100. Skriva da : Mme J. Caouissin, Pleyber-Christ (C.C. 22.092 Rennes).

Trugarez d'ar re o deus kaset d'imp profou evit kef « *Brezoneg ar Vugale* ». 500 eus niverennou ar miz-mañ a zo bet moulet gant an arc'hant-se ha kaset da renerien « *Brezoneg er Skoliou* ».

---

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour* : Y. Drezen

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 30 lur ar bloaz (broiou estren : 35 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

(C. C. 96-38, Rennes)

Kas pep'chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

Yves Le Drézen
Boîte Postale 75
Brest

Priz : 2 skoed